# GWALARN

## TAOLENN

Gwalarn a rank kaout Mil Koumananter Nevez

## NOZVEZ ARKUZ
## E BEG AN ENEZENN

gant

**Y. DREZEN**

Verdaguer (J. Salvat, troet gant Roparz Hemon)

KEVRENN ETREKELTIEK

350-vet Deiz-ha-Bloaz Troidigez ar Vibl e Kembraeg.

BREZONEG EEUN

Kantved Deiz-ha-Bloaz Maro Ar Gonideg.
Skol dre Lizer ar Brezoneg Eeun.
Penaos Kelenn ar Brezoneg Eeun (eil rann)

HOR BOEST-LIZIRI

NOTENNOU



121

KERZU

1938

## TAOLENN

Gwalarn a rank kaout Mil Koumananter Nevez

# NOZVEZ ARKUZ

## E BEG AN ENEZENN

gant

## Y. DREZEN

Verdaguer (J. Salvat, troet gant Roparz Hemon)

KEVRENN ETREKELTIEK

350-vet Deiz-ha-Bloaz Troidigez ar Vibl e Kembraeg.

BREZONEG EEUN

Kantved Deiz-ha-Bloaz Maro Ar Gonideg.
Skol dre Lizer ar Brezoneg Eeun.
Penaos Kelenn ar Brezoneg Eeun (eil rann)

HOR BOEST-LIZIRI

NOTENNOU

# GWALARN A RANK KAOUT MIL KOUMANANTER NEVEZ

E-pad ar bloaz 1939, e rank *Gwalarn* kaout mil koumananter nevez.

Mil koumananter nevez : nebeut a dra eo, hag e tleont beza kavet.

C'houi, lenner *Gwalarn*, a c'hell kavout d'imp dioustu, ma karit, unan, daou, tri, zoken dek koumananter nevez.

Komzit hepken eus *Gwalarn*.

Daoust ha n'eo ket eur vez soñjal e chom c'hoaz labour *Gwalarn*, — brasa labour speredel graet biskoaz e brezoneg, —dianav d'eun darn vras eus ar Vrezoned ? Ha ne lavaromp ket ar Vrezoned dizesk, hogen a-zo-muioc'h ar Vrezoned desket, ha betek Brezoned o kemer perz en adsavidigez ar vro.

Perak ?

Peogwir ne gomzit ket eus *Gwalarn*.

Peogwir ne lavarit ket e vez embannet warnañ oberou brezonek gant skrivagnerien hag a zo, — arvar ebet war se, — e-touez gwella skrivagnerien Europa en amzer-mañ.

Peogwir ne lavarit ket e vez embannet warnañ skridou e Brezoneg Eeun, a c'hell beza lennet gant n'eus forz piou, — hag a ro kalon d'an holl da zeski gwelloc'h ar brezoneg.

Peogwir ne lavarit ket e vez staget ouz *Gwalarn* geriaduriou, yezaduriou, hag all, ha na vint mui kavet e lec'h all ebet.

Komzit hepken eus *Gwalarn*.

Ha fellout a ra d'eoc'h e vefe kollet eul labour ramzel seurt gant hennez ?

N'eo ket a-benn kant vloaz, pa vimp maro, e vo poent d'hor mibien dont da gaņa hor meuleudi, mar domp lezet da c'houzañv eur c'halvar spontus a-hed hor buhez, peogwir ne fell ket d'eoc'h fiñval eur biz d'hor skoazella. Ha lezet e vimp da c'houzañv kalvar ar paour kaez Gonideg, a voe lidet kantvloaziad e varo en deiziou-mañ, hag a varvas, implijad bihan e gopr mistri, hag heñ Saveteer ar Brezoneg ?

Arabat lezel ar goulou kuzet dindan ar boezell.

Komzit, klaskit, goulennit, hep aon ebet ouz den.

Mil koumananter muioc'h a rankomp kaout. Komzit hepken, ha mil koumananter hor bo.

GWALARN.



# NOZVEZ ARKUZ E BEG AN ENEZENN

*In memoriam*

— I —

'Us da goadou izel inizi an aber,
E tisliv goustadik brud milzin ar c'huz-heol.

Va neizi glas morc'hourizet, e diogell ho lenn,
A listri va huñvre, va baradoz, va inizi,
Douar klouar va bro,
Salud ! Deut oun en-dro.

Gwelit ! chomet oun sounn ; met plegou va diweuz
A zo warno arouez ugent vloaz reuz ha keuz.

Bae-hud habaskaus, salud ! A te, chomet heñvel,
Gant da flamm o teuzi war e bouez en dremmwel !

Dousder abardaeziou va Breiz-Izel,
Va zal chouret-flour gant eur voraezenn,
Da dañva 'ran hizio en-dro e beg va Enezenn,
Faez, avat, va ene diwar gerse ha didouell,
Ha va daouarn goullo.

A ! evel gwechall, an houl lizidour a darlip an traez ;
Henoz, evel kent, sioulik, ar gwez-pin a voud 'us d'an [drez.
Morgefeleged, melkoni enno,
A gren o hirvoud 'tal enez Haro.

Henoz, evel dec'h, dared mouget-prim lagad an tour-[tan
A lufr an houlenn gant o luc'hed kran.

En oabl du-polos, a-zioc'h Tudi wenn
E c'hourlamm bremañ ar werelaouen.
A greiz ma krog gant o sterennadeg
Kastell ar seiz ejen-arat,
Ha seizenn drovedel Sant-Jalm,
Dindan sell glas ar C'hi.

Ha, dreist an arvor, henoz evel dec'h, e pign, kent [izel,
Goude, ledanoc'h, mouez an Atlantel.

Selaou !... Kuñvat luskellerez da hun ar bae !
Ha meiz !... Touellerez peurbadel d'hon huñvre !

Evel gwechall, mag da c'hoanag, â va ene !
Ha klev hegleo da gan, â !... da neuze, ken digerse...

Beg an Enezenn, aod bili bourrus,
Da zarempredet 'm eus, pa oan eürus,
War eun dro gant brini ha gouelini.

A sorc'hennou brao a flistre neuze
E spered eur paotr war voulc'h e vuhe,
Bliou e lagad, dilui e izili !



A sorc'hennou droch, anzavet biken,
A waske va brusk, kement oant laouen,
Ha skedus o fazi !

Yac'h e oan, ha diwidre...
Leun a gred, penaos
N'em bije bourret huñvreal en noz ?

◆

Dousder adkavet, dousder noziou Breiz,
Frealz ha balzam, pa drid c'hoaz em c'hreiz
Lorc'h va yaouankiz !

Va yaouankiz-me, e-giz roc'h an aod, e-giz an dero,
Kredi 'ris edo gwriziet em ero.
N'anavezen ket al langis.

N'anavezen ket an hir amzer du,
Na zoken ar gomz diwar re drenk : harlu,
Na kleñved na kañv kriz.

N'oa ket re wallgeneil an dienez,
Hag e oan gredus, hag e oan diboell,
Hag e selaouen da gan, Levenez,
Hep merzout na dillo e tremenez,
Dindan skourjez an Tonkadur hag e gentel.

◆

A Vro ! Gallout kredi !... Henoz, evel gwechall,
Gallout kredi en-dro out ober eur Mestr Mat,
Eus stered an oabl betek al linad.

Levr ar re zister, o c'halon dinamm,
Gallout da lenn, evel pa oan yaouankik-flamm,
A Grouadelez, gant eur feiz divrall !

Gallout kredi eo sperius ar glac'har, ha dereat
Beza didrelatet, — pa bad re hir hor joa-beva, —
Gant darvoudig an dremenvan.
[noz,
Ker gwir, à va ene, ma strink an deiz war-lerc'h an
Ker gwir ma skin, du-se uhel, stered ar baradoz,
Keid-all, du-se, diouz hiraez hor c'horfou diaskell,
Beo, avat, peurveo d'hor sell ;
[bez,
Gallout kredi n'eo ket mut da viken teñvalijenn ar
Hag e kavimp hor c'haridi en hinon sklaer eun
[advuhez,
Tec'het diouzimp pep estrenvan !...

Evel ar gwez, evel ar vein, evel ar c'hoabr,
Evel anal heson ar voravel, ledet-ledan,
Gallout da lenn zoken, dieñvor, divennoz.

Ouz boud an houl, evel ar brug hag ar buzug,
Gallout huni, divelkoni... Huni, en noz,
Ken na c'hoarzo en-dro yaouankiz ar mintin.

Huni ! Beza lodek gant diogell an traou dilorc'h,
E-giz liorz an avalou stouet war an tommheolig gleb;
E-giz ilio ha kinvi ar voger, ha lugustr ar wern,
Hag ar mouar du war strouezeg ar c'hleuz,
Ha treujou al lann, hag irin ar spern,
Hag ar brulu ruz, e bod an targos dero.



Huni 'vel ar gwesklev war veler e boullig,
'Giz ar grilh du en e doullig.
'Giz an duriadenn-c'hoz, ha krugell ar merien
War ar waremm...
Huni e-giz ar c'houmoul sioul,
Ha grouan an aod, ar broenn, ha meilhed an ouf,
E-giz bezin ar c'hlazideg, e-tal an inizi,
E-giz irinjez an erin,
Ouz boud an dour, ouz boud ar pin, an aezenn sin...
Fenna va ene en aezenn hedro.

Huni dibreder gant ar maeziou, gant ar mor,
Gant va enez hec'h oabl digor,
Da c'hortoz ma hopo ar sklerijenn en-dro.

Kredi oa eun touell pep drouklamm, pep kleñved,
Hag eun trelat ha gwallhuñvre kement poan diwas-
[ket,
Ha buhez torret hor c'hile, ar c'hañv, hag ar vered.

Kredi, evel gwechall, e ren, a-us d'imp, e Porz an
[Aelez,
Eun Doue Mat gant E Lagad war hor reuzeudigez,
O trei da vleun pep drouziwez.

— II —

Sklintin, ker blin, keid-all, 'hed ar c'hoadou war
[ziribin,
O lammikat a vaen da vaen, dre gampoullenn ar stêr,
Hag o ruza war diz-dour ar vorlenn, keneiled an avel,
Ingal ha diastal, setu m'en em sil tintadou,
— Eun allazig hag eul luskellerez ! — diouz doun
[ar bae.

Ma from ez-ziverzus, gant azaouez iliz,
Postou an neved-marz digor war an aber ;
Ma tic'houez war o fouez gant eur stirlink heson
Bolzou du ar gwez pin, uhel stignet a-zioc'h an aod ;
Ma vouskren gorread geotou berr an dirienn.

Tintal a ra kloc'h dek eur noz,
Evel gwechall, â va ene,
Du-hont, e tour ar c'hastell koz,
E-tal e lenn, e Pont-'n-Abad.

Diouz traoñ Pont-Gwern da lein ar Roz,
War vored da vro c'henidik,
E strew e gemenn da repoz,
Evel gwechall kloc'h dek eur noz.

Huni ! Repoz ! Ankounac'haat !
'Vit adsevel buhezekoc'h !...
A-viskoaz, e taol e ali
Kloc'h an tour koz, a-dreuz an noz.

Ne gemm netra, â va ene,
Nemedomp-ni, diwar gerse,
Pa n'ouzomp mui ankounac'haat,
Na kenloda balzam an hun.



A ! sav da benn !... Ha klev ali ar c'hleier pell.
Da zouar a zo kreñv ha kuñv e vouez,
Ha yac'h ha didouell... Selaou e vouez :

« A vab, roet em eus d'it da vont er vuhez
Ar yaouankiz, an nerz, ar feiz, hag ar yec'hed,
Mammennou diheskus d'az levenez.



« A vab, roet em eus d'it ar prof eus an dibab,
— ... Naren, avat, pinvidigez ar gwenneien... —
An died-hud, ar Faltazi, Awen-Doue.

« Ma skin flamm-flamminel, pa bar da sell warno,
Bili an aod 'giz diamantou an Everent ;
Ma tro ganit, eun drell, al ludu e tan gouez,
Ha drein ar galonad e frond baradozel ar roz ».

A ! sav da benn !... Ev, ken na vezvo da galon,
An died-hud, anal da vro, a sourr henoz en neved-[marz.

Selaou kanenn habaskaus ar mor, ar pin hag an avel.

« Pa n'oa ket em galloud diarbenn an droug tonket,
Roet em eus d'it, evit herzel, gwad eur ouenn start,
— ...Naren, avat, goell trenk an dic'hoanag... —

« Mab ! N'eo ket dougen kañv kiviza en daelou,
Ha gwiska dilhad du, ha maga keuz a-wel,
Ha kantren, er vered, faez ha diantellet,
D'heul eun huñvre karet-meurbet aet da get.

« Bev ! setu kemenn da garidi aet diouzit.
Bev, mab ! Keit a vevi, e vezint beo !

« Mirout er galon, eo ! gant siell hon eñvor,
Steuziet pep estrenvan, dremm uhel hon anaon,
Beo da viken, gant mousc'hoarz o dent gwenn,
Evidomp-ni. Evidomp-ni. Hepken.
Setu hor c'hañv, â va ene !

« Te, 'vat, bev ! setu kemenn hon anaon.
Bev, mab ! Keit a vevi e vezint beo ! »



A vro ! Beva !... Du-hont, m'eo tomm hinon ar mor
[stabil,
E-touez pobl wenn an delwennou hag ar postou mar-
[mor,
War an diri davet an dour, gant levranezed o vragal,
E frond pounner ar rozegou, e disheol rouez ar bal-
[mezeg,
E skede hoal hebleg-elestr ar merc'hed kenedus.

A vro ! Klemmus, en arselin, pa c'harme ar pauned,
Ouz fistilh ar stivell, pa flistre c'hoarzou badaouet,
Hag ar vaouez, pa oa doñvet he sell hag he dargreiz,
Da vab, a vro ! a-dregerne lorc'hus garm e c'houel-
Da vab, a vro ! oa mab e ouenn ! [drec'h.
— A vab ! roet em eus d'it nerzenn ar garantez!

Beva !... Evet em eus ar gwin prizius, er banveziou ;
Mezvet oun bet gant strobinell sonel ar violoñsou,
Ha bamet gant koroll gwennvoudiged balafennel...
— A vab ! roet em eus d'it blizidigez !
...Hag em eus korollet, me ivez, ha kanet, ha sonet,
Hag embreget c'hoari sportel an izili,
Gourenet, hemolc'het, ha treizet, dre neui, ar frou-
Da vab, a vro ! oa mab e ouenn ! [dou.
— A vab ! Bet ac'h eus diganin buhezegez !

Kastilha rous meinek hag Eire gant he foenneier,
Paris trellus, tiz ar Roen balc'h, Gorre-Kêr Athena,
Turumellou bero ha blot traezegou Palmura, [noz,
Meneziou-skourn dindan gourruzell oabl an Hanter-
O gwelet 'm eus... Ha darempredet 'm eus, war voriou
[glas,
An enezegou skañv... Ouspenn ma nij va youl bepred



Davet inizi dianav 'dreñv kevrin an dremmwel,
Meneget d'in gant tud va gouenn. [hiraez !
— A vab ! silet em eus ez kreiz broudenn an

E Berlin dir, a-hed an noz, ouz luc'h an etivi,
E welis o tremen, rust o c'herzed, pemp kant mil
[gour.
Pemp kant mil gour em eus gwelet e Roma, e Moskov,
Ha soudarded e-leiz, e Frañs, koulz hag Amerika.
— ... Strivou an amzer-beoc'h o c'hovelia pulluc'h
[vrezel !... —

Tangwall Smurna a welis, ha bosenn du an Indez,
Ha dent Sinaiz sailhet dreist o diweuz diwar naon,
Hag ar c'hrenou-douar a zizac'has Tokio ganto.
Ha beva 'raen... [gouenn.
Ha me difrom. N'oan ket 'vit trec'hi
— A vab ! N'out ket bet maget gant sempladurez.

Marteze nann ! Gant droukrañs, avat, hag enebiez
Em eus skrijet dre ma kerzen war hentou ar vuhez.
Ha klev, a vro ! N'eo ket gant ar morc'hed d'am
[pec'hedou.
N'eo ket gant keuz d'am gwerc'hted, pe samm va
[skiant-prenet.
N'eo ket aet va awen gant ar varc'hadourien argant,
Hag eeun oun aet, va dourn e dourn va breur, an
[ezommeg.
Dichek, em eus stouvet, bep tro, klapenn va enebour.
Mar doun bet gloazet e kannou, darc'haouet 'm eus
[rustoc'h.
Da vab, a vro ! 'zo mab e ouenn. D'it n'en deus ket
[graet mez.
— A vab ! pelec'h emañ mammenn da levenez ?

Aet eo da hesk!... A te, ker kuñv ouz va selaou henoz!
Ma leñvan d'an eostig krouget ha d'al lili flastret,
Ingal eo d'in ar streboti, e karnelou mab-den.
Karnel e falloni, e laoskentez, hag e bilpouserez.

A vro ! a vor ! a wez pin ! avel sin !... Mar am gwelit,
Skuiz, kerseüs, sammet va dargreiz, henoz, en ho
[touez,
Setu perak : diouz barr an neñv da galon an douar,
Emañ stignet gant he daelou liñser du va c'hañvou.

— III —

Moarvat !... Tarzet en deus, ez puhez verr, meur a
[zarvoud !...
Gourc'hemennou, ez-wir, pa'z out chomet difrom
[dalc'hmat !...
Hogen da betra 'dalv, p'eo aet da wrez gant ar
[skarnil ?
A gañvaouüs ! Da levenez, sperius evel an heol,
'Vit ma flammo en-dro da levenez, heol da vuhez,
Dao d'it regi al liñser du a zo dallet ganti da feiz.

Teñval-dall en-dro d'it emañ ledet beli an noz.
Hogen, ahont uhel, e mousc'hoarz goanag ar stered.
A vab ! en-dro d'it en em astenn kevrin an noz.
D'az penn, avat, eo flour e vestroni, ha sin d'az tal,
Pa ouzout reiz e tanze d'it adsav eur mintin all.
... Emañ dija o c'houzienna, ken n'eo delt da zaouarn.

— Hiraez am eus d'eur mintin peurbad, me enkrezet!
Me skarnilet, em buhez vlin, gant maroiou diboell !



Selaou !... Tarzet en deus ez puhez verr meur a zar-
[voud.
Douar da vro, avat, poellek dija, pa n'oa an oabl,
Ruz-holl gant ar meneziou-tan, 'met eun aezenn
[vero,
Pa laoske al lec'hid, o tivora gorrek, ouz stroñs e
[glogor ramz,
Hag euzviled ec'hon e-giz ilizou-meur o torc'houenial
[e-barz,
Hag, e doun an islonk, an heoliou braouac'hus, ki-
[vioul, o'n em dourta,
Gwelet en deus douar da vro, 'hed milionou ar c'hant-
[vedou,
Stourm meur ar Gor ouz aloubadenn an Erc'heg, hag
[e varo.

—Pelec'h emañ ene an euzviled drouziwezet ?
Pelec'h emañ ludu an heoliou pulluc'het ?

Gwelet em eus, goude, arsailh ar Mor, ha dizac'hadeg
[ar Skourneg,
Ha tec'h ar balumed, hag Erevent ar yenijenn,
Hag an tonnou-mor o lammat e-barz geol ar mene-
[ziou-tan,
Ma horjelle an douarou, ken na gile, fromet, an tarz.
— Pelec'h emañ tan gouez ar meneziou ?

Gwelet em eus an hen roñfled, o youc'hadou korven-
[tennel,
Hag a veve kantvedou hir, o vestronia an amboubal.
... Maro int, aet da get betek an eñvor anezo...
— Hag o ene ?

Azeuli raent dija, ha pedi 'raent vit o ene, ar
[C'hrouer Dianav.

Abaoe milionou ar c'hantvedou e sellan ouz ar Bed
[o stumma e zremm.
Abaoe kantvedou ha kantvedou, diouz youl ar Mestr,
Hervez ar Mennad Kevrinus, en diogell hiviziken,
[hag en hinon,
Tra ma sav baŋgor an heoliou, emañ o wilioudi
Hag e Urz... [Kened ar Bed
... Eun estlamm hag eun drugar da veiz mab-den!

Ha setu ! Abaoe ar c'hantvedou, a-dreuz pulluc'h an
[taniou-gwall,
Ha drouziwez al liñvadou, drast ar brezel, reuz ar
[vosenn,
Ha goude poaniou diniver, pa sounn da izili, maro,
A te dister, a te berrbad, a te lorc'hus, setu da
[c'harm :

— An eneou, avat, krouet, 'mezo, hervez Dremm an
[Aotrou Doue ?...
Petra 'deu da veza ene hiraezus mab-den ?

Ha setu c'hoaz da c'houlenn diastal :
— Perak ar c'hañv ? Perak ar boan ?
Pa'z omp ganet, ha gwir ez eo e tev ennomp elfenn
[eur Vuhez Peurbadel ?

A vlin ha galloudus, pa vagez war eun dro eñvor ha
[goanag !
A vlin ha galloudus, pa n'eo reklom ebet evit laza da
[lutigenn !



Ar Furien, an Intañved, ar Garidi, ha miliardou an
[eneou aet e-biou,
'Zo bet taolet ganto da c'halv, savet o sell 'trezek an
[Neñv :

— A ! kaout en hon ene kellid ar Vuhez Peurbadel,
[en diogell !...
Adkavout, en hinon eur yaouankiz stabil erfin, hor
[c'haridi !... »
Dudiusat huñvre da lakaat hon hiraez da sora !...
Kredi n'eo ket Touell an Doue Mat a gas E Ved en-
[dro,
O kempoueza, diouz nerz ho choug, ho pec'h reuzeu-
[digez,
Hag o tanzen digoll E Neñv d'hoc'h ene divarvel !...

Setu, end-eeun, war-lerc'h an drouiz, pez a embann
[ar veleieŋ.
Frealz dudius, touell marteze hag huñvre, karet-
[dreist ha ker bresk !...
Rak, evit kaout eur ster da gudenn ar c'havell hag ar
[vered,
Evit kaout eun alc'houez, mar deus unan, da gevrin
[ar boan,
Evit eva erfin, mar deus anezañ, eus dour ar Skleri-
[jenn,
— Pa n'eo na da Zouar nag ar Furien evit rei testeni
[ervat, —
Ret eo gortoz ma tigoro war an Tu-all, mar deus
Doriou du an Ankou. [unan,

— IV —

Digor da zaoulagad, ha tav, ha klev kaniri ar mintiŋ.

Da luskellat da gañv ha da eila da brederi-arkuz,
Roet em eus d'it, â vab, huanadou an noz hag hiboud
[an houl.

Dihun, bremañ ! Ha tenn war da anal, evel gwechall.

Sell en-dro d'it ! Dreist laezennou Kombrid, a vom-
[mou sart,
E strink, lintrus, birou ar Gwaregour, an Tomm,
Enebour pep brumenn, ar Sklerijenner Kaŋn.

Sell en-dro d'it ! Er geot gleb-gliz, da lida da zistro,
Em eus fuilhet erc'h gwenn an tommheoligou diniver,
Ha mao e tañs, er waremm lann, birvidigez an aour.

Skrijet ganti spouron aŋ noz,
Tra ma tivorfil ar c'hili,
Tra ma tomm frondou an douar,
E c'hrougous sioul eun durzunell.

Diouz o garzou, diwar o skourr,
Diouz keo kerreg an aod ivez,
Ouz strilh lirzin o diouaskell,
Ragach d'o heul ha cholori,
E pign davet an oabl digor
Holl laboused da enezenn.

Gorrek, o vont d'ar park tirienŋ,
Loc'het eo ar saoud gwenn-ha-du,
Hag ar yer, prim, o klask buzug.
Klev ar roñsed o taoulammat,
Disent ouz hopou ar mevel,
' Barz ar garn a gas d'an arvor !



'Dreuz an oabl boull, klev ar bole...
Diouz Log-Tudi ha diouz Kombrid,
Diouz Pont-'n-Abad hag an Enez,
Ha Leskonil ha Ploneour,
E pign er vro sklintou kleier
O saludi tarz ar mintin.

En Enez hag e Log-Tudi,
Soubet o diazezou en dour,
E c'hoarz bremañ talbennou splann.
War vein o c'hal, hag er bagou,
E sklok botou ar martolod,
Tra ma stirlink chadenn an eor.

Distaŋ o gwad d'heul hun an noz,
Sart ha yac'h, nevezet o nerz,
Evit strivou ar parkeier,
Strivou kêr ha strivou ar mor,
Evit beva buhezekoc'h,
Emañ tud da ouenn o sevel.

Ne ginnigin ket d'it bleuniou kerez hizio,
Na bisigou haleg, na geizou en neizi,
Na bokedou-laez an nevez-amzer.
Setu avat. — 'Maint e barr o feurvad ! —
Gwagennou o fiñval goustad an ed melen,
Hag, el liorzou mezo, goueldrec'h an avalou.

Kana, bleunia, bravaat dindan lagad an heol,
Setu, â vab, war da zouar kalet ha kuñv,
Ar gefridi anat, ha tonkadur pep tra.
Kreski, azvi, rei frouez, gant had eun advuhez
E pep frouezenn, setu, anat, ster ar beva,
Diskouezet d'it gant evŋ, ha loen, ha bleun hag ed.

Evit Kened ar Bed n'eo netra didalvez,
Na treujenn gras al lann, na glandour ar feunteun.
O lod o deus en Urz ar Bed ar vuoc'h dizrouk,
'Giz ar vuoc'hig-Doue hag ene ar c'hristen.
M'eo diveizus E Bal, Doue 'zo splann E Youl.
Te 'ta, kendalc'h da gas da benn roll da vuhez,
... 'Lec'h peragi dalc'hmat, ha dizeria er c'heuz.

Da speria da galon, avat, ha da spered,
'Vit ma vleunio, daoust da bep gwall, da levenez,
'Vit ma viri, disi, frouezenn da levenez,

Hizio, â vab, evel gwechall, e kinnig d'it da vro,
Ar pez na gosa mui, ar pez a chom heñvel,
P'eo bet tizet gantañ ar Gened Kann.

Dinamm, â vab, eo bet diwallet gant da vro
Andoniou da c'hoanag, bouedenn da yaouankiz,
Brud da enezennou, hud da vor divarvel.



A vor, lufrennaouüs 'tre garennou ar pin,
A te, Naerenn damolodet e skrin ar runiou glas,
Dihun, ma safliko da wagennig war ar bili,
Ma krozo da lano difoupet trumm dre vulgul Log-
Bremaik e vo liñvet ganit ar c'hlazideg. [Tudi.
Briata 'ri va inizi, hag o savi war da rodellou emrodez.
Tro ouz an heol c'hoarzig kant mil maen-lintr da
[skant.
Pign, lano, ha taol da veli war c'houelec'h ar wene-
[legenn.
Golo paludou Kerliouarn ha broennegou Roz-Vein.
Pign, lano, gra da chour da gerreg serz ar stanken-
En em astenn e kement ouf, e kement diaz, [nou,



Gant pobl difraeüs ar cheored hag ar c'hranked mu-
[nut,
Ha bagadou-a-raok ar meilhed lamm-en-dour.
Dre skluz milin Bennaveur, gounez poull ar Suler.
Ha lip treuzou an tiez sklaer en Enez hag e Log-Tudi.
Pennad da hent, tan-tiz, dre skarrenn an Ti-Gwenn,
"Trezek kalon kêr va c'havell, du-hont, e penn pella
[ar stêr.

Kan d'ar gwez-pin stouet warnout 'hed an diribinou,
Da lenn glos Roz-Kerno, da Dravenneg, da Borz-
Kinnig d'ar pennou-tir da velezour ec'hon, [Moro.
Ma welint gant dudi, o fenn en traoñ, o skeud ha
[bolz an neñv,
Ha gwenn nijadeg an oriav, hag ar morvaout pounner.
C'houez ! ma nijo yec'hed da anal sall-hili
Betek iliz Karmez, koad Sant-Lorañs ha mein koz ar
[C'hastell.

Lano, salud ! Alouber diharzus, a zivreinus, douger
[buhez,
Fiñvus-herrus, â yen, boull-lagad-naer, ha glas !
Ene va bro ! Kellid peurbad he yaouankiz !
A yac'haüs ! A freskaüs ! Skuber an derzienn du,
Pa zegasez, hep fazia morse, diouz ar maeziou morel,
Pa zegasez, diouz strad diharz da gibell-varz,
Betek kalon va c'hêr, betek kalon va zud,
Hinon ha diogell, ker flamm hizio 'm'int bet atao,
Herrded ha yaouankiz, o nevesaat atao,
Hag ankounac'h ar bloaziou o tremen, hag o c'hañvou,
A te, stummer hael va inizi,
Merer ene va gouenn,
Kened va bro,
Atlantel !

Y. DREZEN.

# VERDAGUER

*Niverenn Eost-Gwengolo ar gelaouenn « Lo Gai Saber » a zo gouestlet d'ar barz bras kataloniat Verdaguer. Trei a reomp amañ eur pennad savet e galleg gant an Abad J. Salvat. Mat eo d'imp anaout ar muia ma c'hellomp diwar-benn skrivagnerien ha lennegeziou ar broiou bihan evel Breiz. — R.H.*

Jacinto Verdaguer i Santalo a zo ganet e-kreiz eun tiad kouerien, d'ar 17 a viz Mae 1845, e Folgaroles, eur gêriadennig e-kichen Vich, ha badezet e voe en devez-se end-eeun. E-doug e holl vuhez e tougas ar barz eur garantez start d'e *estimat poblet de Folgaroles,* ma voe desket d'ezañ gant e vamm pedi ha kana war eun dro.

A-vihanik e tiwanas ennañ, kreñv-meurbet, ar c'hoant da veza beleg. Ha d'e unnek vloaz ez eas da studia e Kloerdi Vich ; bemnoz e tistroe da Folgaroles. Gant paour ma oa e gerent, ez asantas dizale, hervez skouer kalz eus e genseurted, mont da vestrkelenner, e mereuri Ca'n Tona, nepell diouz ar gêr ; hag ac'hano e loc'he bemdez da genderc'hel gant e labour er C'hloerdi. E-touez ar gouerien e tastume ar c'hloareg yaouank eur bern kanaouennou-pobl ha rimadellou.

Kenta ma klaskas sevel barzonegou e kataloneg e voe e 1863. Eur priz a dapas e C'hoari-Bleuniou Barselona 1865 ; hag heñ da vont da veza loreet, war e benn ar *barretina* kataloniat. Anaoudegez a reas gant



ar mestr mailhorkat Marian Aguilo, ha gant Pelay Briz ; gant hemañ e kenlabouras d'ar *Calendari català,* ken brudet. Loreet e voe adarre eur bloavez war-lerc'h.

E 1867 ez en em dolpas evit an dro genta Strollad Vich, *Esbart de Vich,* e-tal Feunteun vrudet al Levenez C'houek, *Font del Desmai.* Er bloaz goude e voe kaset Verdaguer dirak Mistral, hag a lavaras d'ezañ : *Tu Marcellus eris.*

Beleget d'ar 24 a Wengolo 1870, ez oferennas e chapeliou war ar maez, Sant-Jordi, Sant-Francesc, e-kichen Folgaroles. Anvet da gure e Vinyoles d'Oris, e vanas tri bloaz er barrez-se. Eno e c'heller c'hoaz gwelout al lorwezenn plantet gantañ. Ret e voe d'ezañ mont kuit en abeg d'an droug-penn spontus a groge ennañ alies.

E-pad eun nebeut mizveziou e chomas e Folgaroles. Neuze e reas eun dro e bro Rousilhon. Neuze e voe kaset da aluzener war bourz eul lestr-dre-dan eus ar C'hevredad Treuzatlantel. Lestra a reas e Kadiz, o tegas gantañ en e valizenn dournskrid e varzoneg veur *L'Atlantida,* a dlee echui e-kerz e verdeadennou da Guba war al lestr « Guipuzcoa ».

E 1876 e voe galvet gant an tiegez Lopez, eus Barselona, da veza aluzener. An tiegez-se eo a baeas brokus evit embann *L'Atlantida* (1), hag a voe loreet e C'hoari-Bleuniou Barselona e 1877. Er bloavez-se, en hañv, e veajas ar barz gant e geneil Mossen Collell

(1) Danvez ar varzoneg eo dismantr eun Douar-Bras koz. Herkulez an henzouecdoniez a ra al labour gourc'hemennet gant Doue. Boemus, ramzel eo gweledigez ar stourm gouzañvet gant nerziou ar bed. E diwez ar varzoneg e tamveneger dizoloidigez an Douar-Bras Nevez, kenstaget en eun doare ampart ouz taolennadur an Douar-Bras koz.

er Pireneou, dre Ax-les-Thermes betek Toloza, hag eno kevarc'ha « *la nobla figura de la Clemència Izaura* ».

Embannidigez, advoulidigeziou stank, troidigeziou niverus *L'Atlantida* o doa skignet ar brud anezañ dre ar bed-holl. En dilost-hañv 1878, pa'z eas da Roum da bardona, e voe goulennet e varzoneg digantañ gant ar Pab Leon XIII, en doa e spurmantet a-douez engroez ar birc'hirined.

Embannidigez e *Idilis i Cants mistics* e 1879 ne reas nemet kreski c'hoaz e vrud. Mont a reas da chom e bro Rousilhon da brienti e varzoneg *Canigo*, da ren C'hoari-Bleuniou 1881, ha Goueliou-Barzoniez en enor d'hon Itron Varia a v-Montserrat ; e veulgan *A Barcelona* a voe embannet, e 1883, gant Kuzul Kêr Varselona, ha moulet a-viliadou ; ren a reas Goueliou-Barzoniez bro Rousilhon e Banyuls ; meur a ergerzadenn a reas er Pireneou, beajou en Aljeria, hag e Paris, e-lec'h ma adkavas Mistral. N'ehane ket keid-all da sevel kanennou ha barzonegou, a zastumas hag a embannas dindan an ano a g-*Caritat* e 1885.

Er bloaz war-lerc'h, gant embannidigez ar varzoneg *Canigo*, e pignas Mossen Cinto betek barr uhela ar c'hlod evel skrivagner. Ar skridvarnour kastilhat brudet Menendez y Pelayo a saludas « an donezoneta e-mesk an holl varzed a vev e Spagn » ; e genvroiz a Vich a gasas o gourc'hemennou doujus d'ezañ ; Mistral hag ar Felibred e zegemeras gant lid e Montpellier ; d'an 21 a Veurz, e Ripoll, e eskob Morgades, adsaver ar manati koz, a lakaas war e benn eur gurunenn plezet gant Mossen Collell, aet d'hec'h ober bleñchou diouz lorwezenn Vinyoles, en eur lavarout :



*Vos corono en nom de Catalunya.* Eur birc'hirinadenn d'al Lec'hiou Santel, goueliou a lennegez, a vrogarantez, a relijion, — Mossen Cinto oc'h en em ziskouez enno muioc'h-mui evel barz broadel Katalonia, — setu roll ar bloaveziou 1886-1888. Er bloavez diweza-se end-eeun e voe embannet an dastumad-barzonegou anvet *Patria*.

Deiziou a c'hlac'har, siouaz, a oa o tont evit Mossen Cinto. Ar markiz a g-Comillas, ken largentezus en e geñver, a oa eürus o rei d'ezañ peadra da veva ha da seveni dibreder e garg a veleg hag a varz. Mossen Cinto, madelezus ha fizius evel ma oa, a gouezas tamm-ha-tamm etre krabanou kesterien, divergont, brizskleridi a zouge anezañ da argas diaoulou a-hed hag a-dreuz, dreistwelerezed hag a lakae anezañ da embann, hag heñ hegredik diwar re, e oant santezed.

E eskob ha mignon Morgades a glaskas e ziac'hubi diouz al levezon-se, ha Verdaguer a dremenas daou vloaz e peniti hon Itron Varia de la Gleva e-kichen Vich, e ser beleien santel. Ar skouer a roe d'ar remañ dre e zeoliez virvidik, e uvelded doun, e vadelez dreist. Siouaz, dont a reas e zrougaelez betek ennañ ; lakaat a rejont en e benn e oa heskinet gant e eskob, hag a glaske, emezo, e serri en eun tidiskianted. Dilezel a reas ar peniti, war zigarez mirout e frankiz, ha distrei a reas da Varselona gant e vriz kenseurted ; e eskob a gredas dont a-benn anezañ dre e gastiza garo : adal 1895 betek 1898, e voe lamet digant Mossen Cinto ar gwir da oferenna.

Aes meiza pegen c'houero e voe ar bloaveziou glac'harus-se evit ar barz, ken tener ha kizidik e ene, ha na gomprene mann en traou a c'hoarveze gantañ. Ne deas ket e feiz da goll, avat, e-kreiz ar barr-amzer.

Skriva a rae d'eur c'heneil : *La corona d'espines és lo joyell mes gran que Nostre Senyor pot enviar als que estima ; demaneli V. que la sàpiga mereixer y que la sàpiga portar.* Doue a deurvezas gantañ lakaat an emgleo da ren adarre, ha daskoret e voe da Verdaguer e holl wiriou gant e eskob.

Leve iliz v-Betlem a voe lakaet war e ano, ha beva a reas c'hoaz e-pad eun nebeut bloaveziou, oc'h embann barzonegou ha kanaouennou santel hag o ren goueliou a lennegez.

Koueza a reas klañv e miz Mae 1902. Eun nebeut sizuniou goude e varvas, d'an 10 a Vezeven, e Vallvidriera, e ti e vignon Ramon Miralles. Obidou kaer a voe graet d'ezañ gant kêr Varselona. Pa dremenas an arched war Rambla ar Bleuñv, e voe goloet-holl a roz hag a jenofl gant ar marc'hadourezed, — eur merk a zoujañs tener ha karantezus a-berz merc'hed ar bobl da varz brudet ar Bleuniou.

hervez J. SALVAT.



# KEVRENN ETREKELTIEK

# 350-vet DEIZ-HA-BLOAZ TROIDIGEZ AR VIBL E KEMBRAEG

350 vloaz 'zo e teue er-maez eul levr, e ano :

*Y Beibl Cyssegr-lan. Sef yr Hen Destament a'r Newydd... Imprinted at London by the Deputies of Christopher Barker, Printer... 1588.*

25 bloaz a-raok, e 1563, e oa bet embannet eul lezenn, o c'hourc'hemenn trei ar Vibl hag al Levr-Pedennou e kembraeg. Ar pemp eskob eo a voe karget da bledi gant al labour. Unan anezo, Richarz Davies, a droas al Levr-Pedennou ; gant eun den na anavezer ket kalz diwar e benn, Gwilherm Salisbury, e voe troet an darn vuia eus an Testamant Nevez (1567). En diwez, e 1588, e voe moulet ar Vibl penn-da-benn.

Labour Gwilherm Morgan e voe an droidigez-se, hag heñ skoazellet gant re all : Edmont Prys, Richarz Vaughan, Gabriel Goodman.

Gwilherm Morgan, ganet war-dro 1541, e kontelez Kernarvon, mab eul labourer-douar, a varvas eskob e 1604. D'ar c'houlz ma skrive, izel-izel e oa kouezet ar yez e Kembre. Diouz eun tu e kaved ar yez lennegel, kreñv a-walc'h c'hoaz, hogen implijet dreist-holl da sevel barzoniez. Diouz an tu all, yez ar werin, gwall drefoet hag o vont war zisleberi bemdez. En e amzer, hervez Morgan e-unan, a-vec'h ma veze eun

den pe zaou gouest da brezegenni e kembraeg, o veza ma edo ar geriou « ret da ziskleria ar c'hevrinou santel kavet er Skritur Sakr aet krenn da get evel ma vijent bet distrujet gant doureier al Lethe, pe kuzet ha beziet edan uloc'h an divoaz » (1).

Etre an diou yez, dibab a reas Gwilherm Morgan, evel m'en doa graet Gwilherm Salisbury en e raok, ar yez lennegel. Daoust da eneberez darn, c'hoant d'ezo gwelout ar skrivagnerien oc'h ober gant « kembraeg beo », fur ha spisweler a-walc'h e voe da heulia mui-pe-vui skouer « kembraeg maro » ar varzed kent, ar « c'hembraeg maro »-se na oa nemetañ gouest da vuhezekaat ar « c'hembraeg beo » toc'hor.

Saveteet e voe ar c'hembraeg gant troidigez ar Vibl. Ha setu perak e vez dalc'het ken feal eñvor an droourien e Kembre. D'imp da veiza pebez enor a zouger d'ezo hizío c'hoaz, setu amañ eun arroud diouz eur pennad-skrid embannet war ar gelaouenn *Y Tyst*, d'an 13 a Here :

« Eun henvoaz lennegel a oa ganimp a-raok ma voe troet ar Vibl, — barzoniez klasel e-leiz, d'ezi eur perz, ar c'henganez (2), na gaved gant barzoniez all ebet. Skeudenni a rae hor barzoniez eur sevenadur uhel. Hogen en Treuzheñchadur Meur (3) ez eas an Henvoaz Lennegel splann diwar wel. Hag ar gwasa holl, edo ar yez o tizeria neuze.

(1) Meneget gant W. J. Gruffydd en e levr, Llenyddiaeth Cymru (Rhyddiaith o 1540 hyd 1660), Wrecsam 1926, p. 71.

(2) Kenganez, e kembraeg *cynghanedd*, da lavarout eo eun doare-barzonia heñvel pe zamheñvel ouz hor c'hlotennou-diabarz, brasa teñzor ar varzoniez vrezonek, bet dilezet gant hor barzed lezirek ha dizesk a vremañ.

(3) *Treuzheñchadur* a ran eus ar ger kembraek *Trawsgyweiriad*, da lavarout eo ar c'houlzad diskar-se etre maro ar varzoniez klasel hag an dasorc'hidigez e dibenn ar 17-vet kantved.



E deiziou Yann Penry (4) e komzed muioc'h a saozneg e bourc'hiou Kembre eget a gembraeg. Testeniet eo se gant Gwilherm Salisbury ha re all. Kembraeg boutin oa kembraeg ar bobl, gwall druilhek e stumm, a c'hellomp kredi. Tud o sellout ouz ar c'hembraeg mat, founnus, gouest da zisplega an deskadurez, ar ouiziegez, ar gelennadurez, ar wirionez, evel eun donezon doueel, oa an droourien goz, ha nann pilligerien o fistilha hag o trailha luc'hach. An dud uhel a oa aet da Londrez da lubani evit kaout kargou ha galloud, ha lezet e voe ar werin gaez da dastournat en deñvalijenn.

Tost e vefemp da lavarout e voe peurdroet ar Vibl e kembraeg d'an eur didec'hus, d'an eur difazi er gudenn ma edo doujet ar yez gant an dud desket, ha kent d'al levezon estren he distruja krenn. Raktal ez eas ar Ger da oberenn glasel an Oadvez Nevez, diazez eur Chadenn Lennegel Nevez, patrom ar yez hag an displegerez. Pegeit bennak emañ an droidigez diouz skeudenni splannder ar vammoberenn, d'imp-ni ez eo eun uhelgrouidigez drezi hec'h-unan.

Ar Vibl a roas d'imp « evel eur yez nevez war sichenn an henvoaz kembraek a oa en oberou ar varzed, hag ivez war sichenn ar yez komzet gwella ».

Anzav a reomp hon dle d'an Hen Chadenn Lennegel, hogen mil gwech brasoc'h eo hon dle evel broad d'ar Chadenn Lennegel Nevez harpet war ar Vibl. Ar Vibl a roas lusk d'hol lennegez e-doug an 300 vloaz diweza. N'hor bije ket oberou klasel evel « Levr an Tri Evn », « Ar Barz Kousket », « Mele-

(4) Eur Protestant oa Yann Penry, a voe krouget dre ma oa hugunotoc'h eget ar renerien.

zour an Oadveziou Kent », meulganou Pantycelyn (5) panevet ar Vibl, diazez eur yez nevez ha patrom ar stumm.

Enni e kaver ar c'haerder, ar c'huñvder, ar sklaerder, ar peurgempennder er stumm a oa en Hen Chadenn glasel, a-unan gant an dranter beo-se a zo gant ar yez komzet war muzellou ar werin. Furmet e voe diouz yez an noblañs lennegel ha yez ar werin dilorc'h eur stumm a awenas a rumm da rumm lenneien, barzed ha prezegourien. Mar deo an ampartiz a voe merk penna ar stumm koz, awen, fromusted, setu merkou penna ar stumm nevez. N'eo ket eur skleur war ar gorre eo splannder ar stumm ; bez' ez eus eur gefridi guz er geriou, eun nerz kevrinus lennegel ha relijiel en displegadennou a dro da vuhez en neb o lenn. Tud o skriva dindan eun awen doueel, d'ezo eur gefridi o vont d'eun tan nerzus en o yez, setu petra oa an droourien goz. »

(5) Diwar-benn an tri levr kenta, sellout Gwalarn, niverenn 108, *Lennaduriou Kembraeg*, gant Abeozen (priz : 5 lur), enni pennadou diouz *Ar Barz Kousket* ha *Melezour an Oadveziou Kent*. Eur skrivagner brudet eus an 18-vet kantved eo Williams Pantycelyn.



# BREZONEG EEUN

# Kantvet deiz-ha-bloaz maro ar Gonideg

D'ar 15 ha d'ar 16 a Here e voe graet eur gouel e Konk-Leon eŋ enor d'Ar Gonideg, reizer bras ar brezoneg, marvet e Paris d'an 12 a Here 1838.

Gant ar *Bleun-Brug* e oa bet aozet ar gouel-se. An Aotrou Perrot, an Aotrou R. Delaporte, rener, a oa eno, ha kalz tud anavezet a Vreiz. Deut e oa an Aotrou Coigneau, adeskob Kemper ha Leoŋ, da ziskouez doujañs hag anaoudegez-vat an Iliz e-keñver ar Breizad meur.

Bez' e voe kan ha *c'hoariva. Displeget e voe gant c'hoarierien ar *Bleun-Brug*, renet gant an Aotrounez Bleunven ha H. Caouissiŋ, pez-c'hoari Roparz Hemon, hervez Marlowe, *Fostus an Doktor *Daonet*, — eun dra hag a roio d'imp kalon da sevel peziou-c'hoari all evit ar bobl.

Ret d'imp koulskoude komz eus an hini a voe graet ar gouel war zigarez kantvet deiz-ha-bloaz e varo. Hag ar blijadur hor bo da zegas d'hol lennerien euŋ nebeut traou n'int ket anavezet diwar e benn, hag a zo bet dizoloet dre glask e-pad meur a vloaz e-mesk paperiou koz gant an Aotrou Dujardin, eus Lokournan.

Eur *brezegenn a voe graet e-pad ar gouel gant an Aotrou Dujardin. N'ouŋ ket evit displega d'eoc'h pez a lavaras neuze, ha me dalc'het e Brest gant va labour. Ar vadelez en deus bet an Aotrou Dujardin da vont d'am gwelout, n'eus ket pell, ha setu amañ, berr-ha-berr, ar pez am eus klevet digantañ.

An holl draou a zo bet kontet diwar-benŋ buhez ar Gonideg n'int ket gwir-tre. Setu perak e ranker

teurel evez ha degemer da wir hepken ar pez a gaver merket war baperiou e amzer.

Eus Lokournan e oa tad Ar Gonideg. Mont a reas da Gonk, hag eno ober anaoudegez gant eun intañvez, Anna Franseza Pohon. Dimezi a rejont. D'ar 4 a Wengolo 1775 e voe ganet Yann-Fransez-Mari-Moris-Agata Ar Gonideg. Da gredi eo ne zisplijas ket d'ezañ e bemp ano-badez diwezatoc'h, rak derc'hel a reas d'ezo a-hed e vuhez.

Daou vloaz goude e varve e vamm diwar *wilioudi. Diwar-benn bugaleerez Ar Gonideg, ne ouzomp koulz lavaret netra. E 1788 e voe kaset da *skolaj Landreger. Eno e chomas betek 1791.

E-pad an *Dispac'h e voe taolet er prizon e Keraez. Kelenner-bugale e oa neuze, o chom e Kerveatouz. N'eus ket bet kavet c'hoaz pegoulz ez eas er-maez eus ar prizon. E 1798 edo o chom atao e Kerveatouz.

E Mezeven 1804 ez eas da chom e Paris. War ar paper-goulenn a voe kaset da Gonk gant poliserien Baris e lenner n'en deus Ar Gonideg na kerent na madou, hag en deus tremenet bloaveziou an Dispac'h o vont eus eun ti d'egile : pez a ziskouez sklaer eo chomet e Breiz en amzer-se.

An traou-mañ n'int nemet eun darn vihan eus an traou niverus bet degaset d'ar goulou gant an Aotrou Dujardin diwar-benn Ar Gonideg, adalek e c'hanedigez betek e varo. Displeget e vint, gant skeudennou, en eul levr, hag a vo hep arvar unan eus al levriou kaera ha pouezusa embannet diwar-benn ar pennad-se eus istor Breiz hag he yez.

ROPARZ HEMON.

GERIOU. — daonet : *damné*. — Dispac'h : *Révolution*. — diwar wilioudi : *en couches*. — c'hoariva : *théâtre*. — prezegenn : *conférence*. — skolaj : *collège*.



# Skol dre lizer ar Brezoneg Eeun

Diwar miz Genver 1939 e vo graet skol dre lizer gant GWALARN. Pal ar skol-se, graet dreist-holl evit ar re a grog gant studi ar yez, eo kelenn ar Brezoneg Eeun, diazez pep gwir anaoudegez eus ar brezoneg.

REIZADUR

E pep niverenn e vo moulet, diwar miz Genver 1939, danvet *poelladennou ar miz. Bez' e vo anezo peurliesa :

1° Eun nebeut diskleriaduriou.

2° Eur skrid brezonek aes da drei e galleg.

3° Goulennou ha studiadennou diwar-benn ar skrid-se pe skridou all embannet e Brezoneg Eeun en hevelep niverenn.

4° Eun displegadenn vrezonek.



Da heulia ar skol e vo ret :

1° Beza koumanantet da *Walarn*.

2° Kas pep poelladenn e-barz eur golo-lizer timbret d'ar chomlec'h-mañ : GWALARN, Skol ar Brezoneg Eeun, B.P.75, Brest.

3° Lakaat gant pep poelladenn : *a*) eur golo-lizer timbret, merket warnañ chomlec'h ar studier, evit kas en-dro ar poelladennou reizet. — *b*) chomlec'h ar studier trouc'het diouz ar vandenn-goumanant.

Notenn. — Ar poelladennou a dleo beza kaset d'imp d'an diwezata tri miz goude beza bet moulet e *Gwalarn*. Ar poelladennou reizet a vo kaset en-dro d'ar studierien kenta ma vo gallet.

## LEVRIOU STUDI

Pep koumananter a dle kaout an daou levr ret da heulia ar skol :

1° **Yezadur* Roparz Hemon.

2° *Alc'houez ar Brezoneg Eeun*, gant Roparz Hemon.

Mat eo kregi gant ar skol e miz Genver. Ouz ret goulenn diganimp beza koumanantet adalek miz Genver.

Notenn. — Disheñvel eo Skol dre Lizer *Gwalarn* diouz Skol dre Lizer *Ober*. Alia a reomp d'an holl zeskerien heulia an diou Skol ma c'hellont.

*GERIOU. — yezadur : *grammaire*. — Poelladenn : devoir.





# Penaos kelenn ar Brezoneg Eeun

(Eil Rann)

## K : AN TRIVET RUMMAD

Setu amañ kartennou an trivet rummad :

K/17 — bara, ar bara — naet, ken naet, naetoc'h, naeta — ha, hag — eva, oc'h eva, evet, ev, evit.

K/17' — mel, ar mel — ker, ken ker, keroc'h, kera — gant — a zo, eo, bez' ez eo.

K/18 — kig, ar c'hig — lous, ken lous, lousoc'h, lousa — eget — debri, o tebri, debret, debr, debrit.

K/18' — dour, an dour — c'houero, ken c'houero, c'houervoc'h, c'houerva — evit — a oa, e oa, bez' e oa.

K/19 — bleud, ar bleud — tomm, ken tomm, tommoc'h, tomma — ha, hag — lonka, o lonka, lonket, lonk, lonkit.

K/19' — eoul, an eoul — c'houek, ken c'houek, c'houekoc'h, c'houeka — evel — a vo, e vo, bez' e vo.

K/20 — yod, ar yod — brein, ken brein, breinoc'h, breina — eget —poaza, o poaza, poazet, poaz, poazit.

K/20' — gwinegr, ar gwinegr — sec'h, ken sec'h, sec'hoc'h, sec'ha — goude — a vije, e vije, bez' e vije.

K/21 — laez, al laez — gleb, ken gleb, glepoc'h, glepa — ha, hag — birvi, o virvi, bervet, berv, bervit.

K/21' — gwin, ar gwin — trenk, ken trenk, trenkoc'h, trenka — da, d'an, d'ar, d'al — n'eo ket.

K/22 — amann, an amann — yen, ken yen, yenoc'h, yena — eget — prena, o prena, prenet, pren, prenit.

K/22' — sistr, ar sistr — skañv, ken skañv, skañvoc'h, skañva — digant — ne oa ket.

K/23 — holen, an holen — klouar, ken klouar, klouaroc'h, klouara — ha, hag — gwerza, o werza, gwerzet, gwerz, gwerzit.

K/23' — kafe, ar c'hafe — pounner, ken pounner, pounneroc'h, pounnera — e-lec'h — ne vo ket.

K/24 — sukr, ar sukr — fresk, ken fresk, freskoc'h, freska — eget — mirout, o virout, miret, mir, mirit.

K/24' — te, an te — stank, ken stank, stankoc'h, stanka — e, en, er, el — ne vije ket.

Evel ma weler, gant ar rummad-mañ e stager evit mat gant studi an *anoiou-gwan hag e talc'her da studia ar verbou hag o stummou disheñvel.

## D : AR PEVARVET RUMMAD

Ar pez a zo nevez er rummad-mañ eo dreist-holl ar geriou-goulenn (piou ? petra ? hag all) hag a c'heller ganto sevel eun niver bras a frazennou.

D/25 — mestr, ar mestr, mistri, ar vistri — mat eo — a labour, e labour, bez' e labour — piou.

D/25' — micherour, ar micherour, micherourien, ar vicherourien — hizio — gouiziek — labourat.

D/26 — mevel, ar mevel, mevelien, ar vevelien — fall eo — a vutune, e vutune, bez' e vutune — petra.

D/26' — barner, ar barner, barnerien, ar varnerien — henoz — ampart — butuni.



D/27 — matez, ar vatez, mitizien, ar mitizien — gwasoc'h eo — a veajas, e veajas, bez' e veajas — peseurt.

D/27' — miliner, ar miliner, milinerien, ar vilinerien — pell 'zo — leal — beaji.

D/28 — marc'hadour, ar marc'hadour, marc'hadourien, ar varc'hadourien — gwelloc'h eo — a zañso, e tañso, bez' e tañso — pelec'h.

D/28' — pesketaer, ar pesketaer, pesketaerien, ar besketaerien — gwechall — dizonest — dañsal.

D/29 — kemener, ar c'hemener, kemenerien, ar gemenerien — ret eo — a sento, e sento, bez' e sento — pegoulz.

D/29' — beleg, ar beleg, beleien, ar veleien — er bloaz-mañ — kalonek — senti.

D/30 — keginerez, ar geginerez, keginerezed, ar c'heginerezed — brao eo — a gan, e kan, bez' e kan — penaos.

D/30' — medisin, ar medisin, medisined, ar vedisined — dec'h — fur — kana.

D/31 — keginer, ar c'heginer, keginerien, ar geginerien — aes eo — a c'houitell, e c'houitell, bez' e c'houitell — perak.

D/31' — kelenner, ar c'helenner, kelennerien, ar gelennerien — warlene — onest — c'houitella.

D/32 — servijer, ar servijer, servijerien, ar servijerien — arabat — a dave, e tave, bez' e tave — pehini, pere.

D/32' — mestr-skol, ar mestr-skol, mistri-skol, ar vistri-skol —warc'hoaz — aketus — tevel.

*(da heulia)* **ROPARZ HEMON.**

*Ano-gwan : *adjectif.

# HOR BOEST-LIZIRI

AR BREZONEG AOTREET EN EUR SKOL EUS AR GOUARNAMANT.

« Eur c'helou mat ! Enseller Akademi Sant-Brieg en deus aotreet ac'hanoun da gelenn ar Brezoneg da vugale skoliou Plouvouskan, eun eur bep sizun.

Ober a rin eta skol vrezonek d'ar yaou ar beure evit ar vugale ha d'ar sadorn da noz evit ar re vras.

Lenn a ran e *Gwalarn* diweza hoc'h eus c'hoaz niverennou *Nijadenn an Ao. Skañvig* ha niverennou *Alc'houez ar Brezoneg Eeun*. Pedi a ran ac'hanoc'h eta da gaout ar vadelez da gas d'in, ma c'hellit, diwar kef *Brezoneg ar Vugale* :

30 *Nijadenn an Ao. Skañvig.*
30 *Alc'houez ar Brezoneg Eeun.*
30 *Plac'hig vihan ar Mor.*

Trugarez d'eoc'h en a-raok en ano bugale Blouvouskan.

A. OMNES, 4.11.38

Ar pennad diwar-benn kelennadurez ar Brezoneg Eeun en deus plijet d'in kenañ. Heulia a rin an aliou.

BREZONEG EEUN

« Plijadur vras am eus bet o welout war niverennou diweza *Gwalarn* kalz a bennadou e Brezoneg Eeun : evel-se e c'hell an hini a zeraou gant ar yez



lenn gant plijadur hag aested skridou dedennus hag an dra-se a ro d'ezañ kalon evit heulia.

Deut-mat eo ivez ar stagadenn hag ar Gevrenn Etrekeltiek.

P. DENIS, 4.11.38

KERNEVEG, KEMBRAEG HA RANNYEZOU BREIZ.

« A holl galon, emaoun ganeoc'h evit derc'hel gant ar reizskrivadur diazezet gant F. Vallée ha *Breuriez-Veur ar Brezoneg.*

Dudius-kenañ ha kelennus war an dro em eus kavet an niverenn diweza eus ho kelc'hgelaouenn, a zo degouezet ganin, dudiusa tra enni ar pennad kerneveg *Seth hag Adam :* seul vui ma lennan ha studian eun tamm ar c'hembraeg hag ar c'herneveg, seul vuioc'h a se e veizan hor yez. Ha souezet oun bet meur a wech o verzout an hañvalderiou a zo etre ar yezou-se hag ar brezoneg a vez komzet em c'horn-bro, e meur a feur !

J. KONAN, 2.11.38

RET EO « BROUDA DA ZESKI ».

« Lennet em eus gant evez, war an diweza niverenn Walarn, an doare nevez ijinet ganeoc'h da lakaat an dud da ober gant ar Brezoneg Eeun. Kredi a ran ez eo eun dra ret, pa welan pegement a skolidi, lakaet ganto o ano evit heulia hor skoliou dre lizer, ha prenet ganto al levriou rekis, hag a chom berr !

Ha koulskoude, mat-tre, mat-kenañ eo ar *Yezadur Berr* ha *Cours Elémentaire,* zoken, d'am meno, d'ar re na ouzont tamm brezoneg ebet. Meur a wech eo bet skrivet d'in : « M'hor bije bet levriou a seurt-se

evit deski ar yezou hon eus ranket deski p'edomp er skol pebez plijadur e vefe bet evidomp ! »

Ar pez a zo, an darn vrasa eus ar re a venn deski, hag i leun a youl vat, n'ouzont ket kemer o amzer na lakaat o foan evit hen ober. An distera digarez, an distera diaester, hag « echu tout » ! — Adstaga a reont a-wechou, miziou goude, ha neuze, a-sav adarre. — Evel ma livirit, eur skol-brouda-da-zeski (ha trec'hi-war-al-leziregez !) eo a ra diouer. Salo ma vo efedus an hini emaoc'h e soñj sevel.

M. GOURLAOUEN,
*Renerez Skol-dre-Lizer OBER,* 10.11.38.



# NOTENNOU

## BREURIEZ-VEUR AR BREZONEG.

Da heul eur votadeg graet gant an izili, an Aotrou F. Vallée a zo bet anvet Rener Breuriez-Veur ar Brezoneg, d'ar 16 a viz Here 1938.

Ar Sekretour :
L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, Brest.

## AR C'HENDALC'H KELTIEK.

Dalc'het e vo ar C'hendalc'h Keltiek e 1939 e Truro, Kerne-Veur, e-doug miz Gwengolo. Setu ar c'helou mat a zo degaset d'imp gant an Ao. R. Morton Nance. Da gredi eo ez aio rener *Gwalarn* di d'ober eur brezegenn diwar-benn adsavidigez ar brezoneg.



## WAR HENT EUN EMGLEO ?

Skrivagnerien a vro Wened, bodet d'an 3 a viz Du 1938, o deus embannet adarre e oa ret peurunvani ar brezoneg. Setu digor an hent eta eur wech c'hoaz d'eun emgleo.

Evit ma vo eun emgleo gwirion ha padus, avat, arabat ober ar faziou a zo bet graet a-raok.

1. Arabat klask ober netra hep ar gelaouenn he deus labouret ar muia, a-hed 13 vloaz, da beurunvani ar yez, da lavarout eo *Gwalarn.*

2. Ret d'an holl degemer doare-skriva ar *Vreuriez-Veur,* evel m'emañ, hep kemm ebet.

3. Neuze e c'hello ar yezourien hag ar skrivagnerien studia e peoc'h ar gudenn vras : lakaat geriou ha troiou-lavar talvoudus ar gwenedeg da dremen e yez an holl.

## KELC'H BREST.

Adkregi a ra Kelc'h ar Studiou Breizek ha Keltiek, savet e Brest gant R. Tassel, gant e labour frouezus. Skol vrezoneg a vez graet bep yaou d'abardaez, ha prezegennou a vo graet e-pad ar bloavez.

Setu amañ chomlec'h ar C'helc'h : e ti an Ao. R. Tassel, 65, straed Siam.

## HAG AR BREZONEG ?

D'an 11 a Here e voe kaset gant Ministr an Deskadurez eul lizer-kelc'h d'an holl « Rektored a Akademi » da erbedi d'ezo lakaat kelenn an esperanteg e skoliou an eil derez hag er skoliou micherel. Ne vo ket ret d'ar skolidi deski holl an esperanteg, hogen goulennet e vez digant kelennerien 'zo, ma ouzont ar

yez etrevroadel, sevel eur rummad-kenteliou e-kerz « heñchadurez an amzer-vak ».

Yez Enez-Vadagaskar, ar madekaseg, a c'hell bremañ beza dibabet gant tud an enezenn-se, evel eil yez pe kenta yez en arnodenn ar *baccalauréat*.

HA GWIR EO ?

War a skriver d'imp, er bloaz 1939-40 e vo eur c'hatekiz nevez, graet e Paris, evit Bro-C'hall a-bez. Ne vo ket troet e brezoneg.

Ha gwir eo ?

N'omp ket evit kredi.

LABOUR ABOSTOLEREZ.

Emañ an Ao. F. Vallée o paouez embann eul levrig 8 pajenn da geñver kendalc'h an *Association Bretonne* e Sant-Malo e miz Gouere ar bloaz-mañ. Ano al levrig eo : *Note sur la Situation de la Langue Bretonne* (moulet gant *Les Presses Bretonnes*, Sant-Brieg). Displega a ra e berr gomzou doare ar yez hizio e-keñver ar gouarnamant, an iliz hag ar rummadou tud desket e Breiz. A bouez bras dreist-holl eo ar *C'huzuliou d'ar skrivagnerien* (e brezoneg) a gaver war an diou bajenn diweza.

An Ao. de Carné, ezel Breuriez-Veur ar Brezoneg, en deus kaset eun notenn da Gendalc'h ar Rannvroelerien e Staol da zisplega labour ar Vreuriez.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest *Ar Merour* : Y. Drezen

*endetter* samma a zleou ; vr. tenna dleou.
*endiguer* chaoseria.
*endommager* gwasta.
*endormir* lakaat da gousket ; vr. menel kousket 42.
*endroit* lec'h 2 ; tu-mat 2.
*enduire* indua.
*enduit* m. indu 2.
*endurance* kaleter.
*endurcir* w. kaletaat.
*endurer* gouzañv.
*énergie* nerz ; sm. nerz-youl.
*énergique* nerzek.
*énerver* dinerva ; fg. hegasi.
*enfance* bugaleaj, bugaleerez.
*enfant* bugel 26 ; krouadur. 7.
*enfanter* genel 42.
*enfantin* bugelel.
*enfer* ifern 2.
*enfermer* serri.
*enfiévrer* w. terzienna.
*enfiler* neudenna ; stroba.
*enfin* erfin, en diwez.
*enflammer* w. tana.
*enfler* c'houeza ; md. koeñvi.
*enflure* koeñv ; fg. stambouc'h
*enfoncer* w. sanka.
*enfouir* enkeoi, douara.
*enfourcher* r. b. gaolia ; r. n. forc'ha.
*enfreindre* tremen (dreist).
*enfuir* vr. tec'hout.
*enfumer* mogedi.
*engagement* gouestl 1 ; engouestladur 2 ; g. krogad 1.
*engager* gouestla ; engouestla ; gopra ; stroba ; enlakaat ; kregi (gant) 41 ; sm. dougen 46.
*engeance* noueañs*.
*engelure* goañvenn* 1 ; aouid 1.
*engendrer* engehenta.
*engin* ijin 1.
*engloutir* lonka, islonka.
*engouffrer* koudouna ; vr. en em strinka.
*engourdir* w. bava, kropa, morza.
*engourdissement* bav, krop, morz.
*engrais* temz 1 ; ludu.
*engraisser* gc. temza ; r.b. larda ; vn. lartaat.
*enhardir* w. hardisaat.
*énigme* divinadenn* 1.
*enivrer* w. mezvia.
*enjambée* gaoliad* 1 ; fourchad 1.
*enjamber* gaolia, stampa.
*enjeu* skod 1.
*enjoué* drant, gwiw.
*enlacer* lasa ; fg. briata 47.
*enlaidir* divaloaat.
*enlèvement* dilamerez ; skrapadenn* 1.
*enlever* dilemel 42 ; skrapa.
*enliser* w. lonktraeza.
*ennemi* enebour 7.
*ennoblir* w. noplaat.
*ennui* enoe ; trubuilh 1.
*ennuyer* w. enoei.
*ennuyeux* enoeüs.
*énoncer* distaga, distilha.
*énorme* divent.
*énormément* dreist.
*énormité* divent.
*enquête* enklask 1.
*enraciner* w. gwrizienna.
*enragé* kounnaret ; klañv.

*enrager* kounnari.
*enregistrement* kaieradur 2 ; enskrivadur 2.
*enregistrer* kaiera ; enskriva.
*enrhumer* w. sifernia ; anouedi.
*enrichir* w. pinvidikaat.
*enrôler* engouestla, enrolli.
*enrouer* w. raoulia.
*enrouler* w. rolla, puna.
*ensabler* w. traeza ; mr. vr. chom war an traez.
*ensanglanter* enwada.
*enseigne* h. asagn 3 ; r. em. barr 1 ; r.g. arouezinti* 1.
*enseignement* kelennadur 2.
*enseigner* kelenn.
*ensemble* vb. a-gevret, a-unan ; holl ; m. kenstroll 1 ; holl.
*ensemencer* hada.
*ensevelir* sebelia.
*ensoleiller* heolia.
*ensorceler* sorsa, kilha.
*ensuite* da c'houde.
*ensuivre* vr. dont da heul 45.
*entaille* ask 1.
*entamer* boulc'ha.
*entamure* boulc'h 1.
*entasser* bernia, kalza, yoc'ha.
*entendre* klevout ; kompren ; mennout ; vr. en em glevout ; gouzout (*à* diouz).
*entente* emgleo 2.
*enterrement* douaradur 2 ; interamant 1.
*enterrer* douara.
*entêtement* kilpennerez, kilverzerez.
*entêter* vr. kilverzi.
*enthousiasme* birvilh, beoder.
*enthousiaste* birvilhet, beo.
*entier* klok, en e bez, r.b. kalloc'h.
*entièrement* a-bez, a-grenn.
*entonnoir* founilh 1.
*entorse* gweadenn-droad* 1.
*entortiller* w. korvigella.
*entourage* kelc'hiadur 2 ; h. kompagnuned (pl).
*entourer* kelc'hia ; grounna.
*entr'acte* ehan-arvest 1.
*entrailles* bouzellou (pl).
*entrain* birvilh, berv.
*entraînement* hoalerez - ; dv. gourdonerez.
*entraîner* tenna ; sm. hoala ; dv. gourdona.
*entrave* hual 1 ; liver* 2.
*entraver* huala ; liveri.
*entre* etre.
*entrebâiller* kornzigeri 41.
*entrecouper* dastrouc'ha.
*entrecroiser* w. kroazigella.
*entrée* donedigez* 2 ; derou ; l. digor 1 ; trepas 1 ; genou.
*entrefaites ; sur les e.* etretant.
*entrelacer* w. kenwea.
*entrelarder* dazlarda.
*entremêler* w. kemmeska.
*entremets* etremeuz.
*entremetteur* hanterour 7 ; bazvalan 3.
*entremettre* vr. hanteri ; bazvalani.
*entremise* hantererez.
*entrepont* etrebourz.
*entrepôt* etrepaouez 1.
*entreprendre* kregi (gant) 41 ;



embreger.
*entrepreneur* embregour 7.
*entreprise* embregerez 2.
*entrer* mont e-barz 45 ; antren 44.
*entresol* etresolieradur 2.
*entretenir* derc'hel e-ratre 43 ; r. nr. maga ; r. rg. beva ; r. lg. komz (ouz) ; vr. emzivizout.
*entretien* dalc'hidigez* ; r. rg. bividigez* ; r. lg. emziviz 1.
*entrevoir* damwelout.
*entrevue* emwel 2.
*entr'ouvert* damzigor.
*entr'ouvrir* damzigeri 41.
*énumérer* niveri ; dezrevell.
*envahir* aloubi.
*envahissement* alouberez 2.
*enveloppe* golo 2.
*envelopper* paka ; grounna.
*envenimer* w. kontammi.
*envergure* mr. hed-delez ; r.b. hed-eskell ; fg. galloud, ijin.
*envers* pp. e-keñver ; m. eneb 1, gareneb 1, tu-gin 2.
*envi ; à l'e.* heligenta.
*envie* c'hoant 1 ; gourvenn, avi*.
*envier* avia.
*envieux* avius.
*environ* war-dro ; pl. trowardroiou (pl).
*envoi* kasadur 2 ; kasadenn* 1.
*envoler* vr. dinijal.
*envoyer* kas.
*épais* teo 31 ; fetis ; stank.
*épaisseur* teoder ; fetister ; stankder.
*épaissir* tevaat ; fetisaat ; stankaat.
*épancher* fenna ; vr. sm. digeri e galon 41.
*épanouir* vr. digeri 41 ; en em zispaka.
*épargne* espern, armerz.
*épargner* espern, armerza.
*éparpiller* skigna, strewi.
*épars* a-skign, a-strew.
*épaule* skoaz* 22.
*épave* peñse 1.
*épée* kleze 5.
*épeler* digej.
*éperdu* trefuet, berlobiet.
*éperlan* beleg 19.
*éperon* kentr* 1.
*épervier* sparfell* 3 ; n. kidell* 1.
*éphémère* j. deiziat ; sl. berrbad.
*épi* tañvouezenn* 23.
*épice* ispis 1 ; temz 1.
*épicerie* x. ispiserez ; l. ispiserez* 2.
*épicier* ispiser 7.
*épidémie* kleñved-red 1.
*épier* spia.
*épieu* gouzifiad 1.
*épine* draen 11.
*épingle* spilhenn* 27.
*épisode* rann-danevell* 1.
*épitaphe* bezskrivadur 2.
*éplucher* dibluska.
*éponge* mx. spoue ; ec. spoueenn* 1.
*époque* amzer* 2 ; amzervez* 2.
*épouse* gwreg* 26 ; pried* 1.

*épouser* dimezi (gant).
*épousseter* diboultrenna.
*épouvantable* spouronus ; braouac'hus.
*épouvantail* spontailh 1.
*épouvante* spouron ; braouac'h
*épouvanter* w. spourona ; braouac'ha.
*époux* ozac'h 11 ; pried 1.
*épreuve* arnod 1 ; amprouenn* 1.
*éprouver* arnodi ; amproui.
*épuisé* faez, divi.
*épuiser* faeza, divia ; heska ; bevezi.
*équateur* keheder.
*équerre* skouer* 2.
*équilibre* kempouez.
*équinoxe* kedez* 2, keidel* 2.
*équipage* mr. lestrad-martoloded 1 ; c. harnez 2 ; lc. amheuliadeg* 1.
*équipe* laz* 1.
*équiper* pourveza ; mr. paramanti.
*équitation* marc'hegerez.
*équité* eeunder.
*équivalent* j. kevatal.
*équivoque* j. touellus.
*érable* skavenn-wrac'h* 23.
*érafler* spina, graspa.
*éraflure* spinadur 2, graspadur 2.
*ère* amzervez* 2.
*ergot* r.b. ell 1 ; r.p. druilh.
*ériger* w. sevel 42.
*ermitage* peniti 1.
*ermite* lean 3 ; penitiour 7.
*errer* kantren 44.
*erreur* fazi 1.
*érudit* j. lennek ; m. lenneg 19.
*éruption* didarz 1.
*érysipèle* droug-Sant-Anton.
*escabeau* skabell* 11 ; based 1.
*escadre* skouadrenn* 1.
*escadron* skouadron 1.
*escalader* skeuliata 47.
*escale* chan 1 ; l. porz-chana 2.
*escalier* diri ; skalier 1.
*escargot* melc'houedenn-grogennek* 23.
*escarpolette* bransigell* 1.
*esclavage* sklaverez.
*esclave* sklav 3.
*escompte* diskont 1.
*escorte* heuliad 1.
*escorter* amheulia.
*escrime* emgannata.
*espace* ec'honder 2 ; r.t. padelez* 2 ; r.l. hed 1.
*espacer* lakaat hed (etre).
*espèce* seurt 1, doare 1, rumm ; 1 ; gouenn* 1.
*espérance* esper, spi, goanag.
*espérer* esperout, goanagi.
*espiègle* j.m. ravailhon 3.
*espion* spier 7.
*esplanade* rakêr 2.
*esprit* spered 1 ; teuz 2.
*esquisse* damskeud 1.
*essai* arnod 1 ; esa.
*essaim* hed 1, barr 1, taol 2.
*essayer* arnodi ; esaea.
*essence* doare-beza ; c. strilhadur 2 ; eoul-douar.
*essentiel* ret-holl.
*essieu* ahel 2.



*essor* nij.
*essouffler* w. dialana.
*essuyer* sec'ha ; torcha ; fg. gouzañv.
*est* sav-heol, reter.
*estamper* koagenna.
*esthétique* j. kenedel ; f. kenedouriez*.
*estime* azaouez, bri.
*estimer* priza ; em. prizacha.
*estomac* stomok, sac'h-boued, poull-kalon.
*estrade* leurenn* 1.
*estropier* muturnia, mac'hagna.
*estuaire* aber* 2.
*esturgeon* sturj 3.
*et* ha, hag.
*étable* staol* 2 ; kraou 16.
*établi* m. eskemmer 2.
*établir* diazeza.
*établissement* diazezadur 2 ; l. ti 9.
*étage* solieradur 2, estaj 1 ; fg. renk* 1.
*étagère* stal* 2, estajerenn* 1.
*étai* skor 1, speurell* 1, harpell* 1.
*étain* staen.
*étalage* staliad* ; fg. digorou (pl).
*étalon* b. roñse 3, marc'h kalloc'h 26 ; c. patrom 1.
*étamer* staena.
*étanche* didreuzus.
*étancher* stanka ; terri 41.
*étang* stank* 1.
*étape* l. chanlec'h 2 ; d. tennad-hent 1.
*état* stad* 1 ; pl. breujou (pl.).
*étau* biñs-taol* 1.
*étayer* skora, harpa.
*été* m. hañv 1.
*éteindre* mouga, laza.
*étendard* banniel 1.
*étendre* astenn, leda.
*étendu* ec'hon.
*étendue* ec'honder 2 ; l. tachennad* 1.
*éternel* peurbadus.
*éternité* peurbadelez* 2.
*éternuer* strevia.
*étincelant* eliennus, fulennus.
*étinceler* elienni, fulenni.
*étincelle* elienenn* 1, fulenn* 1.
*étiquette* c. tikedenn* 1 ; x. lidadur.
*étirer* astenn ; vr. astenn e izili.
*étoffe* danvez 2.
*étoile* steredenn* 23.
*étoiler* steredenni.
*étole* stol* 2.
*étonnant* souezus, eston.
*étonnement* souez*, eston.
*étonner* w. soueza.
*étouffer* mouga.
*étoupe* stoub.
*étourderie* dievezder ; skañbennegez*.
*étourdi* dievez, dizoñj ; skañbenn.
*étourdir* bada, badaoui, borodi.
*étourdissement* bad, mezvadur 2.
*étourneau* dred 15.
*étrange* iskis, espar.

*étranger* j. estren ; m. estren 7 ; divroad 12 ; diavaezour 7 ; c. estrenvro*.
*étrangeté* iskister ; esparder.
*étrangler* w. taga.
*étrape* beon 2 ; strep 1.
*étrave* staon* 2.
*être* m, boud 1 ; bevadenn* 1 ; v. beza 45.
*étreindre* starda, briata.
*étreinte* stardadenn* 1.
*étrennes* derou-mat.
*étrier* stleug 1.
*étrille* skrivell* 1.
*étriller* skrivella.
*étroit* striz, enk.
*étroitesse* strizder, enkter.
*étude* x. studi* 1 ; c. studiadenn* 1.
*étudiant* studier 7.
*étudier* studia.
*étui* karitell* 1.
*étuve* stoufailh 1.
*eucharistie* sakramant an Aoter.
*eunuque* spazad 12, tizog 3.
*eux* i, int.
*évacuer* goulloi, goullonder.
*évader* vr. tec'hout.
*évaluer* priza.
*évangéliser* aviela.
*évangile* aviel 1.
*évanouir* vr. sempla.
*évanouissement* sempladur 2, semplaenn* 1.
*évaporer* vr. mont en aezenn 45.
*évasif* martezeüs.
*évasion* tec'hadenn* 1.
*évêché* eskopti 1.
*éveiller* w. dihuna.
*évènement* darvoud 1 ; degouez 2.
*éventail* aveler 2.
*éventé* avelet ; fg. diskuliet.
*éventer* avela ; fg. diskulia.
*évêque* eskob 17.
*évident* anat.
*évier* dar* 1.
*éviter* tec'hout (diouz) ; diwall (diouz).
*évoquer* gervel 43.
*exact* resis, piz ; reiz.
*exactement* dres, rik.
*exactitude* resister ; reizder.
*exagérer* relavarout ; regreski ; mont re bell 45.
*exalter* kanmeuli ; atiza.
*examen* imbourc'h* 2 ; ng. arnodenn* 1.
*examiner* imbourc'hi ; evezia (ouz) ; ng. arnodenna.
*exaspérer* peurhegasi.
*exaucer* seveni.
*excédent* dreistniver 1.
*excellence* dreistelez* 2.
*excellent* dreist, dispar.
*excentricité* digengreizennegez* ; fg. iskister 2 ; pl. istampiou (pl.).
*excentrique* digengreizennek ; fg. iskis.
*excepté* nemet.
*exception* direizadenn* 1 ; direol 2.
*excès* dreistmuzul 2 ; dirollerez 2.
*excessif* dreist.
*excessivement* dreist-penn.
*exciter* atiza, brouda ; isa.



*exclamation* estlammadenn* 1.
*exclure* lakaat er-maez.
*excommunication* eskumunugenn* 1.
*excommunier* eskumunuga.
*excrément* kaoc'h.
*excursion* tro-vale* 2.
*excuse* digarez 2.
*excuser* digarezi.
*exécrer* argarzi.
*exécuter* seveni ; lakaat d'ar maro.
*exécution* sevenidigez * ; lakidigez* d'ar maro 2.
*exemplaire* j. skouerius ; m. skouerenn* 1.
*exemple* skouer* 2.
*exempt* diskarg.
*exempter* diskarga.
*exercer* pleustri ; embreger 46.
*exercice* pleustrad ; embregerez 2.
*exhaler* diaezenna ; tenna ; fg. displega.
*exhiber* lakaat a-wel.
*exhorter* atiza.
*exhumer* dizouara.
*exigeant* youlek.
*exigence* goulenn start 1 ; youlegez *.
*exiger* goulenn start.
*exigu* enk.
*exil* harlu.
*exilé* m. harluad 12.
*exiler* harlua.
*existence* beza, boud.
*exister* beza 45.
*exorbitant* dreistkred.
*exorciser* stolia.
*expansion* astenn 1.
*expédient* tro-bleg* 2.
*expédier* kas.
*expédition* kasidigez* 2 ; g. ergerzadeg* 1.
*expérience* skiant-prenet* ; ct. taol-arnod 2.
*expérimenté* gouiziek. akuit.
*expert* j. gouiziek ; m. barnerprizacher 7.
*expiation* kastiz-dic'haoui 1.
*expier* dic'haoui ; gouzañv (evit)
*expirer* dianala ; tenna e huanad diweza.
*explication* diskleriadur 2.
*explicite* sklaer-tre.
*expliquer* diskleria.
*exploit* kur* 2 ; taol-kaer 2.
*exploitation* gouniderez 2 ; mac'homerez 2 ; gc. atant* 1.
*exploiter* gounit 49 ; lakaat da dalvezout ; mac'homa.
*explorateur* ergerzour 7.
*explorer* ergerzout ; sl. furchal.
*exploser* tarza.
*explosion* tarz 1.
*exportation* ermaeziadur 2.
*exporter* ermaezia.
*exposé* m. berrzisplegadur 2.
*exposer* displega ; arvari.
*exposition* x. diskouezerez 2 ; c. diskouezadeg* 1.
*exprès* vb. a-ratoz.
*express* tren herrek 2.
*expressément* start ; groñs.
*expression* doare 1 ; liou 24 ; ton 2 ; gr. tro-lavar* 2.

*exprimer* gwaska ; displega.
*exproprier* diberc'henna.
*expulser* argas.
*exquis* c'houek.
*exsangue* diwad.
*extase* gourzao 2.
*extensible* astennus.
*extension* astennadur 2.
*exténuer* divia ; peurskuiza.
*extérieur* j. diavaez ; m. diavaez.
*exterminer* distruja ; diouenna.
*externe* j. a-ziavaez ; m. ermaeziad 12.
*extinction* mougadur 2.
*extra* eus an dibab.
*extraction* tennerez ; strilherez ; orin 1.
*extraire* tenna ; strilha.
*extrait* mx. strilhadur 2 ; lt. pennad 1 ; paper 2.
*extraordinaire* divoutin ; iskis.
*extravagant* diboell.
*extrême* pella ; eus ar re vrasa ; taer.
*extrêmement* dreist.
*extrême-onction* nouenn*.
*extrémité* beg 1, penn 1 ; x. barr.
*exubérance* dreistfounn.
*exubérant* founnus-dreist.
*exulter* tridal.

# F

*fable* mojenn* 1.
*fabricant* oberiataer 7.
*fabrication* oberiataerez 2.
*fabrique* stal-labour* 2.
*fabriquer* ober 45, oberiata 47.
*fabuleux* mojennel.
*façade* talbenn 1.
*face* dremm* 1 ; *en f. (de)* adal (da).
*facétie* bourd 1.
*facétieux* bourdus.
*fâcher* broc'ha.
*fâcherie* broc'hadenn* 1.
*fâcheux* doanius.
*facile* aes.
*facilité* aester.
*faciliter* aesaat.
*façon* doare 1 ; pl. arveziou (pl.).
*façonner* aoza, doarea.
*facteur* h. douger-liziri 7 ; x. elfenn* 1.
*faction* kabal* 1 ; g. ged 1.
*factionnaire* gedour 7.
*facture* aoz* 2 ; cm. lizer-dle 1.
*facultatif* diredi.
*faculté* x. galloudez* 2 ; ng. kevrenn* 1.
*fade* divlaz, dizasun, goular.
*fadeur* divlazder.
*fagot* fagodenn* 23.
*faible* gwan.
*faiblesse* gwander 2 ; md. gwanadenn* 1.
*faiblir* gwanaat.
*faïence* feilhañs*.
*faillir* beza darbet (da) 45 ; beza tost (da) 45.
*faillite* freuz-stal 2.
*faim* naon.
*faine* finijenn* 23.
*fainéant* didalvez, lezirek.
*faire* ober 45.



*faisable* greüs.
*faisan* kilhog-gouez 19.
*faisceau* feskenn* 1.
*fait* m. tra* 1 ; darvoud 1.
*faille* lein 1, barr 1, nein 1.
*faix* bec'hiad 1 ; samm 1.
*falaise* tevenn 1, tornaod 1.
*falloir* rankout ; beza ret 45.
*falsifier* falsa.
*fameux* brudet.
*familial* tiegezel.
*familier* j. doñv ; diardou ; boas.
*famille* tiegez 2.
*famine* naonegez* 2.
*fanal* letern* 2 ; tanlec'h 2.
*fanatique* diboell en e gredenn.
*faner* gweñvi ; gc. foennat.
*fanfare* x. trompilhadeg* 1 ; gp. laz-kouevrennou* 1.
*fanfaron* j.m. brabañser 7.
*fange* fank, kailhar.
*fangeux* fankek, kailharek.
*fanon* goultenn* 1 ; fanol 2.
*fantaisie* faltazi* 1.
*fantasque* stultennus, loariet.
*fantassin* troadeg 19.
*fantastique* boemus.
*fantôme* tasmant 1, teuz 2.
*faon* menn-karvez 3.
*farce* fars 1.
*farceur* j.m. farser 7.
*farcir* farsa.
*fard* livadur-dremm 2.
*fardeau* samm 1, bec'h 2, karg* 1.
*farder* liva.
*farfadet* kilher 7.
*farine* bleud 1.
*farouche* aonik ; fero 31.
*fars* fars 1.
*fascicule* strobad 1.
*fasciner* boema ; teogi.
*faste* digoradur 2, pompad 1.
*fastidieux* enoeüs.
*fat* kanfard 3.
*fatal* tonket.
*fatalité* tonkadur ; gwall donkadur.
*fatigant* skuizus.
*fatigue* skuizder 2.
*fatiguer* w. skuiza.
*fatras* rouestl 1 ; koz traou (pl.).
*fatuité* kanfarderez.
*faubourg* fabourz 2.
*faucher* falc'hat.
*faucheur* falc'her 7.
*faucheuse* n. falc'herez* 3.
*faucille* falz* 16.
*faucon* falc'hun 3.
*faune* loened (pl).
*fausser* falsa ; kamma, gwaria.
*fausseté* falsentez*.
*faute* fazi 1.
*fauteuil* kador-vrec'h* 2.
*fauve* j. gell-rouz ; m. loen gouez 3.
*fauvette* glozard 3, rouzegan 3.
*faux* j. faos, fals ; diwir ; f. falc'h 16.
*faveur* mad* 1, madelez* 2 ; grad-vat* ; c. seizennig* 1-1.
*favorable* a-du (*à* gant).
*favori* j. muia-karet ; j.m. moumoun 3.
*favoriser* beza a-du (gant) 45 ; harpa.

*fébrile* terziennek.
*fécond* frouezus.
*féconder* frouezusaat.
*fécondité* frouezusted*.
*fédéral* kevredel.
*fédéralisme* kevredelez*.
*fédération* kevredad 1.
*fée* korriganez* 3.
*feindre* ober an neuz (da) 45 ; dreveza.
*feinte* neuz* 2 ; taol-gwidre 2.
*fêler* nodi.
*félicitations* gourc'hemennou (pl.).
*félicité* gwenvidigez* 2.
*féliciter* gourc'hemennaoui.
*fêlure* nodadur 2.
*femelle* parez* 3.
*féminin* gwregel.
*femme* maouez* 3 ; fl. gwreg* 26.
*fémur* askourn-morzed 11.
*fenaison* foennerez.
*fendre* faouta ; frailha.
*fenêtre* prenestr 1.
*fenil* foenneg* 6.
*fenouil* fanouilh.
*fente* faout 1 ; frailh 1.
*féodalité* gladdalc'helez*.
*fer* houarn 11.
*fer-blanc* houarn-gwenn.
*férié* gouel.
*fermage* koumanant 1.
*ferme* j. start ; f. mereuri* 1 ; atant* 1.
*ferment* biouel.
*fermenter* goi.
*fermer* serri ; prenna.
*fermeté* nerz-spered.
*fermeture* serradur 2.
*fermier* merer 7.
*fermoir* kloched 1.
*féroce* fero 31.
*ferraille* houarnaj 1.
*ferrer* houarna.
*fertile* strujus.
*fertiliser* strujusaat.
*fertilité* strujusted*.
*fervent* birvidik ; gredus.
*ferveur* birvidigez*.
*fesse* feskenn* 1 ; klun* 2, 22 ; peñs 1.
*fessée* feskennad* 1.
*fesser* feskennata 47.
*festin* fest* 1.
*festoyer* festa.
*fête* gouel 2.
*fêter* lida.
*fétiche* huddelwenn* 1.
*fétide* flaerius.
*feu* tan 2 ; tantad 1 ; sl. goulou 6.
*feu-follet* tan-foll ; tan-red.
*feuillage* deil ; deliadur 2.
*feuille* delienn* 1 ; follenn* 1.
*feutre* feltr.
*fève* favenn* 23.
*février* c'houevrer.
*fi* foei.
*fiançailles* gwelou (pl.).
*fiancé* m. danvez-pried 2, kefrisa 3.
*fiancée* f. danvez-pried 2 ; kefrisa* 3.
*fiancer* gouestla e dimezi.
*fibre* neudenn* 1.
*ficeler* sifelenna.
*ficelle* sifelenn* 1.
*fiche* kartoñsenn* 1.
*ficher* sanka.



*fichu* lien-gouzoug 1.
*fidèle* feal.
*fidélité* fealded*.
*fief* dalc'h 2.
*fiel* bestl*.
*fiente* failhañs.
*fier* j. lorc'hus ; faro.
*fier* vr. fiziout (*à* e).
*fierté* lorc'h.
*fièvre* terzienn* 1.
*figue* fiezenn* 23.
*figure* dremm* 1 ; x. doare 1 ; tres 1 ; arouez* 2.
*figurer* skeudenni, tresa ; vr. faltazia.
*fil* neud 1.
*filament* neudenn* 1.
*filasse* lanfas.
*file* steudad 1 ; rezad* 1.
*filer* neza ; neudenna ; redek.
*filet* roued 1 ; neudennig* 1-1.
*fille* plac'h* 3 ; fl. merc'h* 3.
*fillette* plac'hig* 3-1.
*filleul* filhor 3.
*film* film 1, luc'hvandenn* 1.
*filmer* filma, luc'hfiñvskeudenna.
*filon* gwazennad* 1.
*filou* c'houiblaer 8.
*fils* mab 17.
*filtre* sil 1.
*filtrer* sila.
*fin* j. ph. moan ; sm. gwidreüs, fin ; f. dibenn 1, diwez, dilost, fin*, gourfenn.
*final* diweza.
*finances* arc'hant.
*financier* arc'hantour 7.
*finesse* ph. moander ; sm. gwidre, finesa*.
*fini* echu.
*finir* echui.
*fiole* bured* 1.
*firmament* ebr.
*fissure* frailh 1, gremm 1.
*fixe* stabil ; start.
*fixer* w. stabilaat, startaat ; r.t. merka.
*flacon* boutailh* 1.
*flageller* skourjeza.
*flagrant* anat-mat.
*flair* fri.
*flairer* c'houesa ; fronella.
*flamant* flammeg 3.
*flambeau* goulou 6' ; kantolor 2.
*flambée* flammad 1.
*flamber* flamma.
*flamboyant* flamm.
*flamboyer* flammina.
*flamme* flamm 1.
*flan* fars 1.
*flanc* ts. kostez 3 ; gg. bri* 1, krap 1.
*flanelle* flanellenn*.
*flâner* stranl.
*flanquer* harpa.
*flaque* poullad 1.
*flasque* blot ; laosk ; bourr.
*flatter* lubani ; floura.
*flatteur* lubaner 7.
*fléau* freilh 1 ; sl. gwalenn* 1, 6'.
*flèche* bir 1, saez* 1 ; r. lc. gwalenn-garr* 1.
*fléchir* plega ; sm. teneraat.
*flegme* ph. fraost ; sm. difrom.
*flétrir* gweñvi ; fg. dilufra.
*flétrissure* saotr 1.
*fleur* bleunienn* 27.

*fleuri* bleuñvek.
*fleurir* bleunia, bleuñvi.
*fleuve* stêr-veur* 2.
*flexible* gweüs ; hebleg.
*flexion* plegadenn* 1.
*flocon* malzenn* 1.
*floraison* bleuñv.
*florissant* bleunius.
*flot* tonn* 1.
*flottant* war neuñv ; war nij ; sm. war var.
*flotte* listri (pl) ; strollad-listri 1.
*flotter* neui ; nijal.
*flottille* strolladig-listri 1-1.
*fluide* j. berus ; m. danvezenn* verus 1.
*flûte* fleüt* 1.
*flux* lano ; sl. red ; md. foerell*.
*fluxion* koeñvadur 2 ; denedeo.
*foc* fok 1.
*fœtus* kroueell* 1.
*foi* feiz*.
*foie* avu.
*foin* foenn.
*foire* foar* 2.
*fois* gwech* 1 ; tro* 2.
*folâtre* faroueller.
*folâtrer* farouella.
*folie* diskianterez ; follentez*.
*follet ; feu f.* arc'helar, kelerenn*.
*fomenter* maga.
*foncé* teñval, du.
*foncer* teñvalaat, dua ; r. mv. sailha.
*foncier* douarel, gładel.
*fonction* karg* 1 ; kefridi*.
*fonctionnaire* kargad 12 ; den e karg 26.
*fonctionnement* mont en-dro.
*fonctionner* mont en-dro 45.
*fond* goueled 1, strad 1 ; traoñ.
*fondateur* diazezer 7.
*fondation* diazezadenn* 1.
*fondement* diazez 1.
*fonder* diazeza.
*fonderie* teuzlec'h 2.
*fondre* teuzi ; r. mv. en em strinka ; fg. dirolla.
*fondrière* lagenn* 1 ; krenegell* 1.
*fonds* douar, glad ; rg. arc'hant, peadra.
*fontaine* feunteun* 2.
*fonte* mx. potin, houarn-teuz ; x. teuzerez.
*fonts-baptismaux* maen-badez 11.
*forain* j. a-ziavaez ; m. rederbro 7.
*forçat* galeour 7.
*force* nerz ; kreñvder 2.
*forcément* ret ha ma 'z eo.
*forcené* diskiantet.
*forcer* redia ; terri 41 ; mont (dreist) 45.
*forer* toulla.
*forestier* koadour 7.
*foret* gwimeled 1, argoured 1.
*forêt* koadeg* 1, 4, ; gwezeg* 1, 4.
*forfait* torfed 1 ; cm. feur.
*forge* govel* 2.
*forger* govelia.
*forgeron* gov 3, marichal 3.
*formalité* reolenn* 1.
*formation* furmidigez* 2.



*forme* furm* 1, stumm 1.
*former* furmi, stumma.
*formidable* spontus.
*formule* sturiad 1 ; skrid-stur 1.
*fort* j. kreñv ; m. kreñvlec'h 2.
*forteresse* kreñvlec'h 2.
*fortification* kreñvadur 2.
*fortifier* kreñvaat.
*fortune* danvez, peadra ; x. planedenn* 1.
*fosse* foz* 2.
*fossé* kleuz 2 ; douvez* 2.
*fossette* toullig 1-1 ; poullig 1-1.
*fossile* maenadur 2.
*fossoyeur* touller-beziou 7.
*fou* j. diskiant, foll ; fg. gouez ; m. diskiant 3.
*foudre* foeltr, tan-foeltr.
*foudroyer* foeltra.
*fouet* foet 1, skourjez* 1.
*fouetter* foeta 1, skourjeza.
*fougère* raden.
*fougue* feulster, taerder.
*fougueux* feuls, taer.
*fouille* furch 1 ; furchadenn* 1.
*fouiller* furchal ; firbouchal.
*fouillis* rouestl 1 ; luziadur 2.
*fouine* kaerell-vras* 3.
*fouir* turia ; turiellat.
*foulard* seizenn-c'houzoug* 1.
*foule* engroez 2.
*fouler* moustra, bresa.
*four* forn* 2.
*fourbe* ganas, trubard.
*fourbir* pura.
*fourbu* forbuet.
*fourche* forc'h* 16 ; r.p. gaol* 2.
*fourchette* fourchetez* 2.
*fourchu* forc'hek.
*fourgon* karr-pourveziou 14 ; karr-pakadou 14.
*fourmi* merienenn* 23.
*fourmilière* krugell-verien* 1.
*fourmiller* bordilha.
*fourneau* fornez* 2 ; fornigell* 1.
*fournée* forniad* 1.
*fournir* pourchas ; pourvezi.
*fourniture* pourvezadur 2.
*fourrage* boued-chatal.
*fourré* bod 1.
*fourreau* gouin 1 ; feur* 2.
*fourrer* bounta (e-barz) ; r.hb. feura.
*fourrier* fourrer 7.
*fourrure* feur* 2 ; foulinenn* 1.
*foyer* oaled* 1.
*fracas* tourni*, strap.
*fracasser* frika, brevi.
*fraction* rann* 1.
*fracture* torr 1.
*fragile* bresk ; torrus.
*fragilité* breskadurez* ; breskter.
*fragment* darn* 1, tamm 1.
*fragmenter* darnaoui, didamma.
*frai* had-pesked.
*fraicheur* freskter ; gouyender.
*frais* j. fresk ; gouyen ; m. pl. mizou (pl.), frejou (pl.).
*fraise* sivienn* 23.
*framboise* flamboezenn* 23.
*franc* j. eeun, leal, didroidell ; m. lur 2.

*franchir* treuzi ; tremen (dreist).
*franchise* eeunded*, lealded* ; frankiz*.
*frange* pempilh 1 ; sl. bevenn* 1.
*frapper* skei 40 ; kanna ; pilat.
*fraternel* breurel.
*fraternité* breudeuriez*.
*fraude* floderez ; sl. touellerez.
*frauder* floda ; sl. touella.
*fraudeur* floder 7 ; sl. toueller 7.
*frayer* digeri 41 ; diskouez ; r.b. greunia.
*frayeur* aon ; spont.
*frégate* fourgadenn* 1.
*frein* r.b. gweskenn* 1 ; n. starderez* 3.
*frêle* bresk ; sempl.
*frémir* skrija.
*frémissement* skrij 1.
*frêne* onnenn* 23.
*frénésie* froudenn* 1 ; diboellegez*.
*fréquent* stank ; o tont alies.
*fréquentation* darempred ; 1 hentadur 2.
*fréquenter* darempredi ; henti.
*frère* breur 26.
*frétiller* ficha.
*friable* puzuilh.
*friandise* tamm lipous 1.
*friche ; en f.* fraost, yen.
*frictionner* frota.
*frileux* anouedik, rividik.
*friper* bresa, koñcheza.
*fripon* skraper 7.
*frire* frita.
*friser* rodella.

*frisson* kridienn* 1, hiris 1.
*frissonner* kridienna, hirisa.
*friture* fritadenn* 1.
*frivole* strantal, skañv.
*froc* kougoul 2.
*froid* j. yen ; m. yenijenn* ; riou, anoued.
*froideur* yender.
*froisser* bresa ; sm. feuka, anoazi.
*frôler* spina, klisia.
*fromage* fourmaj 1 ; keuz.
*froment* gwiniz.
*fronce* poulounezenn* 1.
*froncer* kriza, roufenna.
*fronde* batalm* 1.
*front* tal ; sl. talbenn 1.
*frontière* harzou (pl.).
*fronton* talbenn 1.
*frotter* rimia, ruza.
*fructifier* dougen frouez.
*fructueux* frouezus.
*frugal* r.h. dilontek ; r.c. dister.
*fruit* frouezenn* 23 ; gp. frouez.
*fruste* teuc'h ; sl. garo 31.
*frustrer* touella ; ober gaou (da) 45.
*fugitif* j. dindan dec'h ; m. tec'had 12.
*fugue* tec'hadenn* 1.
*fuir* tec'hout ; sl. redek.
*fuite* tec'h ; faout 1.
*fulminer* mont e gouez 45.
*fumée* moged.
*fumer* mogedi ; divogedi ; butuni ; gc. kardellat, temza.
*fumeur* butuner 7.
*fumier* teil, kardell.
*funèbre* kañvaouus.



*funérailles* obidou (pl).
*funeste* dizeur.
*fur ; au f. et à mesure* dre, bep (que ma).
*furet* fured 3.
*fureter* furedi.
*fureur* kounnar*, ernez*, fulor.
*furie* kounnar* ; th. kounnarvere'h* 3.
*furieux* kounnaret, fuloret.
*furoncle* hesked 1, pugnez 1.
*fusain* p. skavenn-wrac'h* 23 ; c. glaouenn* 1.
*fuseau* gwerzid* 4.
*fusée* fuzeenn* 1.
*fusible* teuzus.
*fusil* fuzuilh 1.
*fusilier* fuzuilher 7.
*fusiller* fuzuilha.
*fusion* teuzadur 2.
*fustiger* skourjeza.
*fût* fust 1 ; troad 1.
*futile* dister.
*futur* j. da zont.

# G

*gabare* kobar* 14.
*gabarit* gobari 1.
*gâcher* meska ; sl. moc'ha.
*gâchette* draen 11 ; pluenn* 1.
*gâchis* meskadur 2 ; sl. moc'herez.
*gaffe* n. bideo 2.
*gage* gouestl 1 ; pl. gopr 1.
*gager* lakaat klaoustre.
*gagner* gounit 49 ; paka ; tizout.
*gai* laouen, drant ; dreo.

*gaieté* laouenidigez*, dranted*.
*gaillard* j. gardis ; m. paotr 3.
*gain* gounid 1.
*gaine* feur* 2 ; gouin 1.
*galant* seven ; gadal
*gale* gal*.
*galère* gale 1.
*galerie* palier 1 ; porched 1 ; garidou (pl.).
*galérien* galeour 7.
*galet* bilienn* 23.
*galetas* sanailh* 1.
*galette* tartezenn* 23.
*galeux* galus.
*galoche* galochenn* 1 ; dv. pilpod.
*galon* galoñs 1.
*galonner* galoñsa.
*galop* daoulamm.
*galoper* daoulammat.
*gambade* fringadenn* 1.
*gambader* fringal.
*gamelle* skudell-houarn* 1.
*gamin* kanfardig 3-1.
*gamme* skeul* 2.
*gangrène* brein-krign.
*gant* maneg* 1.
*ganter* manega.
*garage* karrdi 1.
*garance* gwriziennn-ruz*.
*garant* kret.
*garantie* kred.
*garantir* kretaat ; sl. diwall.
*garçon* paotr 3 ; krennard 3.
*garde* f. gwardoniez* ; diwallerez ; miridigez* ; g. ged ; m. gward 3.
*garde-champêtre* gward-maeziou 3.
*garde-manger* armeler 2.

*garder* mirout ; derc'hel 43 ; diwall.
*gardien* diwaller 7.
*gardon* mandog 3, gwennig 3.
*gare* porz-houarn 2 ; ti-hent-houarn 9.
*garenne* gwaremm* 1.
*garer* tua ; r.lc. karrdia ; vr. diwall (*de* diouz).
*garnement* lampon 3.
*garnir* pourveza ; kinkla ; leunia.
*garnison* gwarnizon 1.
*garniture* kinkladur 2.
*garrot* r.b. draen-marc'h 11 ; c. sparl 1.
*gars* paotr 3.
*gaspillage* foranerez.
*gaspiller* forana ; gwasta.
*gâteau* kouign* 1 ; gwastell* 11.
*gâter* gwasta ; breina ; sl. koll.
*gâteux* kripon.
*gauche* j. kleiz ; gwar ; r.h. amparfal, diampart ; f. kleiz.
*gaucher* j. kleiziat.
*gaucherie* diampartiz*.
*gauchir* gwara.
*gaufre* galfrezenn* 23.
*gaule* gwalenn* 1, 6 ; laz* 1.
*gaver* stambouc'ha.
*gavotte* jabadao 2, gavotenn* 1.
*gaz* aezenn* 1.
*gaze* gazenn*.
*gazelle* gazelenn* 29.
*gazette* kazetenn* 1.
*gazeux* aezennek.
*gazon* flourenn* 1, glazenn* 1 ; leton.
*gazouiller* geiza, richana.
*gazouillis* geiz, richan.
*geai* kegin* 3.
*géant* m. ramz 3 ; j. ramzei.
*geindre* kunuc'ha, klemmichat.
*gelée* reo 26 ; nr. koazadur 2.
*geler* revi ; koaza.
*gémir* keina ; hirvoudi.
*gémissement* klemvan 1 ; hirvoud 1.
*gemme* maen-prizius 11.
*gencive* kig-dent ; munsun* 1.
*gendarme* archer 7.
*gendarmerie* 1. archerdi 1.
*gendre* deuñv 3.
*gêne* diaezamant ; rg. berrentez*.
*gêner* lakaat diaes ; ober diaes (da) 45.
*général* j. boutin ; m. jeneral 3.
*généralement* dre vras ; peurliesa.
*génération* rummad 1.
*généreux* brokus ; sm. hael.
*générosité* brokusted* ; sm. haelded*.
*genêt* balan.
*génie* th. arc'houere 3 ; q. ijindreist ; ijinerez.
*génisse* ounner* 3, 4.
*genou* glin 21.
*genre* doare 1 ; rumm 1 ; reiz* 1.
*gens* tud (m pl.).
*gentil* j. koant.
*gentilhomme* denjentil 26.
*gentillesse* koantiri*, koantiz*.
*gâographie* douaroniez*.
*geôle* karc'har 2.
*geôlier* karc'harour 7.

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. NEMO
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)